FANCH JAFFRENNOU « TALDIR »

# An Delen Dir

(LA HARPE D'ACIER)

AVEC PORTRAIT DE L'AUTEUR

*Dessins et Illustrations de MM. John Edwards et Emile Hamonic*




SANT-BRIEK
RENÉ PRUD'HOMME, MOULLER-LEVRER

1900

FANCH JAFFRENNOU « *TALDIR* »

# An Delen Dir

(LA HARPE D'ACIER)

AVEC PORTRAIT DE L'AUTEUR

*Dessins et Illustrations de MM. John Edwards et Emile Hamonic*




SANT-BRIEK
RENÉ PRUD'HOMME, MOULLER-LEVRER
1900



# COURTE PRÉFACE

Je tiens à remercier bien cordialement le public breton du chaleureux accueil qu'il a bien voulu faire à mon premier volume de vers : *An Hirvoudou.* Je l'avais lancé bravement, le cœur plein d'espoir, comme un semeur qui jette sa graine au vent, afin qu'elle germe. Dieu veuille que mes poésies aient germé, elles aussi, au fond de quelques cœurs celtiques et les aient poussés à se faire les défenseurs de notre petite patrie.

Car notre première patrie, nous le disons sans affectation comme sans honte, c'est la Bretagne. Et l'âme de notre pays, c'est sa langue.

Malgré les efforts que prodiguent les vrais Bretons depuis quelques années pour obtenir la complète réhabilitation de notre langue, le gouvernement a fait jusqu'à présent la sourde oreille, et l'école primaire est devenu chez nous le contraire de ce qu'elle aurait dû être : un foyer de nivellement général, de « débretonisation » et par là même de démoralisation graduelle. On trouve encore, à notre époque de libéralisme et de progrès, des gens assez aveugles pour prétendre que le breton ne saurait être enseigné qu'au détriment du français, et que notre langue doit être repoussée à priori comme un instrument de réaction. Nous soutenons, nous, qu'elle est susceptible de progrès : il suffit de jeter un regard sur notre littérature au XIXe siècle. Nous soutenons que chez nous la méthode bilingue, la seule rationnelle, produirait d'admirables effets, et nous appuyons cette assertion en citant

l'exemple si frappant de l'enseignement, au Pays de Galles, du gallois et de l'anglais.

Quoiqu'il en advienne nous ne cesserons de réclamer, après les Brizeux, les Le Gonidec, les Luzel, les Le Scour et à la suite de nos célébrités et de nos écrivains bretons modernes comme MM. de la Borderie, Loth, Ernault, Vallée, Le Goffic, Le Braz, Tiercelin, René Degoul, Corfec, Corentin Le Nours, etc., l'enseignement, au moins partiel, de notre langue et de notre Histoire, non comme une faveur, mais comme une chose à laquelle nous avons droit. N'est-il pas de toute justice, en effet, qu'un peuple qui a su se conserver homogène jusqu'à nos jours, qui a gardé intact à travers les siècles l'héritage que lui léguèrent ses ancêtres, sa Langue et ses Mœurs, puisse enfin réclamer de la grande nation à laquelle il s'est librement uni, le respect de sa personnalité et la mise en honneur de son idiome ?

Cependant un résultat, et non des moins efficaces, a été atteint : le clergé breton s'est mis à l'œuvre, et commence, non seulement à cultiver le breton pour lui-même, mais à le parler dans la chaire avec beaucoup de pureté et de correction. De leur côté, si les Frères des Ecoles chrétiennes et les Sœurs Blanches ne l'enseignent pas encore officiellement, du moins ils ne le proscrivent plus comme autrefois et en autorisent même l'enseignement libre dans certaines classes. Deux collèges ont, de plus, organisé des cours de langue celtique, l'un à Saint-Brieuc, l'autre à Guingamp.

Le cri d'appel de Brizeux aux paroisses d'Armorique a été entendu :

..... Dans ces classes sans nombre
Notre langage à nous ne résonne jamais !
Nos vieux Saints ont pleuré dans leur chapelle sombre !
« Hélas ! dit Hoël, les fils des guerriers que j'aimais !... »

.... Le niveau, c'est la mort ! — O prêtres d'Armorique
Si calmes, mais si forts sous vos surplis de lin,
Anne laissa tomber le joug sur la Celtique,
Sauvez du moins, sauvez la harpe de Merlin !

*(La Fleur d'Or).*

* * *

Il me reste enfin à remercier nos frères d'Irlande, des Highlands d'Ecosse et du Pays de Galles, du concours efficace qu'un grand nombre de leurs journaux m'ont prêté pour répandre *An Hirvoudou* parmi eux.

Dans ce premier livre, j'avais fait précéder mes Poésies de quelques mots de gallois, dans l'intention de travailler par là à établir entre les Galles et la Bretagne une sorte de collaboration littéraire. Dans celui-ci j'ai fait plus encore en ajoutant à quelques pièces de vers la traduction galloise. On y trouvera aussi des dessins de M. Hamonic, le zélé photographe breton de Saint-Brieuc, qui met si gracieusement ses talents d'artiste au service de la Bretagne. Enfin, et les Celtes m'en sauront gré, je me suis assuré la collaboration du jeune artiste gallois de Festiniog, Ioan Mab Iorwerth « Pwyntil Meirion », élève des Beaux-Arts, à Paris. Il a exécuté pour *An Delen dir* la plupart des croquis et des vignettes qui trouvent leur place dans ce livre. Tous sont pleins de naturel et de sentiment. Je ne puis que lui en exprimer ici ma reconnaissance, en souhaitant que la mutuelle fréquentation des hommes de notre race dispersée, mais indestructible, constitue pour elle une force plus considérable à opposer à ses nombreux détracteurs, en même temps qu'une source de paix, de prospérité et de richesse.

TALDIR.

# KENTSKRID

(EN BREZONEK KERNE-UHEL)

*(D'am Zad ha d'am Mam).*

Na lârin er c'hentskrid a zo ama netra divar ma fenn ma-heûn. Da betra ? Neb a zeu da voud pez ac'h ê, n'euz forz en pe bajen deuz skeul ar bed e ma erru, n'ê ket d'an e-heûn e tle ze, mez d'e gerent, varlerc'h Doue.

Me lâro d'ac'h eta istor ma gouenn, ha ma zud-koz. Eun dever ê d'in. Kablus e vefen mar tafen var buhe hag oberiou umbl ma c'herent, païzanted gwir vreton, o deuz roet d'in gant o gwad kelt, karante ma bro hag he iez, ha tristidigez peurbadus mipien Breiz.

Pe lê 'kuz griennou ma zadou ? En devalijen dewa. Biskoaz den, ma zud paour, na glevaz kont deuz ar Jaffrennaoued, kant-hanter-kant vlâ ac'hann. Var dro kreiz ar c'hantved divea, eun tadîou d'in a zine e hano var eur paper-timbr evel-hen : « Iavrennou ». Ha gant petore skritur, ma Doue binniget! Dorn eul labourer-douar oa doc'houtan, a-ze oa, dorn pounner eur poanier, eur c'hêz, a c'honee e vuhe gant c'houezen e dal ! Hag evelse zo bet kont gant ma holl gerent koz, 'med eur chans e ve. Kouerien ha tud a renk izel e oant holl, o ren o buhe en-dan magoriou uhel ha galloudus eur c'hastell noblansiz bennag, var douarou parreziou Skrignak, Plourac'h ha Bolazek.

Doue d'o fardono ! Trugarekaat a ran 'nê da voud poaniet kement evid eur mab-bihan bennag a dlie dond diveatoc'h, ha da voud berniet didrouz en o c'horn o-heûn tenzoriou a vennoziou hag a zonjezonou di-implich, a ran brema ma c'honidegez doc'houtê.

En-dan an Dispac'h-Vraz e zo mennek deuz ar Jaffrennaoued evid ar vech kenta. Neuze santchont en o goaziou o redek gwad o zud koz, ar re a zifennaz o bro moustret gant ar gwaskerien, brema zo meur a gantved.

Da goulz an Dispac'h, daou anê, Iouen Jaffrennou ha Gab Winamant, tad Glodina Winamant, mam ma zad, a dapaz krog 'n o firc'hier hag en eur goz fuzull bennag, ha, gant eun nebeud Bretoned all, ec'h echont da stourm oc'h soudarded Bro-C'hall. Boud e oant en emgann Plourac'h ha barz hini bourk Skrignak, en noa bet lec'h barz ar vered zo 'n dro d'an iliz.

Gab Winamant a reaz oc'hpenn. Savetei a reaz eun tiad noblansiz deuz Skrignak, o hano Kerveskontou, o chom en maner Kerdanaon. Ar Re-C'hlaz oa deut da c'houea an tan er c'hastell, kreiz an noz, evid loski an tiad a-bez, mez Gab a oa 'rok-ê, ha dre eun hentik disanve e vleinaz ar Gerveskontourien bete Rostrenn, riskl e vuhe, hag o c'huzaz en ti eur c'hamalad. Maner Kerdanaon a zo c'hoaz 'n e zao, mez ar ouenn deuz ar Gerveskontourien a zo marvet.

Spontus oa braz ar gernez oa dre ar vro d'ar mare-ze. Ar Re-C'hlaz a zeve en beo sakrist Plourac'h, vid kastia 'nan da voud diskleriet o erruidigez d'ar Chouanted. Deuz o zu, Chouanted Plourac'h a iea da loski en e chiminal eur c'hontroler, toucher kant-da-diner, oa o chom en Mill-Hilvern ! Gwasa amzer !...

D'ar c'houlz ma komzan doc'houtan, ar Jaffrennaoued a oa ar ouenn anê o chom en eur geriaden deuz Skrignak, hanvet Keforc'h, hag eno 'ma bepred ar c'horf anê. Douar o doa eno

hag e telc'hent anan o-heûn. Koulskoude ma zad-koz Piers Jaffrennou a ieaz 'pad eur pennad da chom da Gergrec'h, lec'h ma temeaz just awac'h gant Glodina Winamant. Er blâ 1837 e teuaz ma zad var an douar. Dre forz poania noz ha de, Piers Jaffrennou koz, Doue d'e bardono, a oa deut da gaout eun tam ialc'had leve : braz e oa, treut, garo da weled, hag e fas eskernek, lem e fri vel kaouen ar c'hoajou dôn. Gwisket e vije dalc'hmad herve 'r c'hiz koz. Gwiskamant ar vro-ze oa neuze eun tok ledan ledan, hep voulouz, staget deuz an daou du ar bordou anan d'ar reor gand kerdennigou. Ar chupen a oa berlinj-lian, gant baskou deuz an daou du ; ar bragou oa ber, mez ne oa ket ledan vel hini giz Kastellin ; ar gamachou vije gret gand neud, ha neet ti 'r gwiader. Broziou ar merc'hed a oa berlinj ive, glas pe rous. Pa-c'h eed d'an eureujou var varc'h, 'meuz klevet lâret, e vije gwisket eur vantell hir ha braz, a c'holoe ar marc'hek ha tallier ar marc'h.

Diskadurez kenta ma zad, Glode Jaffrennou, e resevaz aneï en Keforc'h, kreiz ar parkeier hag an Natur gwe. Kaërra kelennadurez, honnez ! Dibot a wech e ieê d'ar bourk d'ar skol. Mez goude e bask kenta, hen kasched da di Frereed Montroulez, hag ac'hano da Skolach Kastell-Pol. Dond a reaz neuze 'darre d'ar gear, da labourat e zouarou, hep goût just pe vicher da gemer.

Paëa reaz kinnig ar gwad da Vro-C'hall en eur ober pemp blâ servich en Artilliri, en kear La Fère (Aisne). Goude hir gortozidigez, e tistroaz d'e vro ha goude pemp blâ labour-douar e ieaz da gomis da-ved noter Gwerliskin. E spered lem hag e skiant vraz a rea d'an mond founnuz var rog 'barz studi an Noteriach hag al Lezennou. Deuz Gwerliskin, e ieaz da Vontroulez da di De La Monneraie, noter, ha diveatoc'h da di an Otrou Vérant, vel kenta komis. Hema a gustume lâret aliez e oa gwiekoc'h e

genta komis evitan e-heûn var ar Reiz : « Dibot a vech, eman, e weliz eun den ken fûr ha ken speredet. »

Mez sethu o tond brezel Dek-ha-Triugent. Glode Jaffrennou zo galvet da vond, ha laket da gabiten var bandennadou tud deuz Skrignak ha Bolazek. Pevar miz e tremenaz ar Vretoned e-barz « kamp » Conlie, 'tal ar Mans, o c'hortoz ar Brussianed... hag an armou mad na roed ket d'ê, hag ar boutou-ler na oa ket hanter anê da wiska o zreid dierc'hen. Ar re zo bet eno a vô test mar lâran gaou. Dern a lâr na c'houlle ket Frans roi armou « Chassepot » d'ar Vretoned gant aoun e zeuchent da Chouanted var o c'hiz, da stlapa 'nei d'an traon....

Pa retornaz Glode Jaffrennou d'ar gear, en 1871, e vam baour a oa var he gwele a varo. Mond a reaz 'velkent da genderc'hel gant e studi da di an Otrou De La Monneraie. An Otrou-ma oa kender d'ar jeneral Ar Flô, an hin' zo bet neve savet eur jijen d'an en Lesneven ; he ma, o klevet e oa bet Jaffrennou er brezel hag en emgann Ar Mans, a zeuaz d'e gaout, hag a ginnigaz d'an ar vedalen *militaire*. Mez Glode Jaffrennou, gant eun uhelder kalon a ra enor d'an, na c'houllaz ket kemer aneï. « Meur a hini e-touez ar Vretoned a oa ganin, eman, o deuz gret evel-t-on o dever, hag o deuz bet zoken muoc'h a boan evidôn. D'ar re-ze eo dleet ar Groaz-enor. » Ar jeneral, souezet braz, a stardaz kalonek dorn ar soudard koz. « Kement-se, eman, a zo dign deuz eur Breton ! »

En 1872, Glode Jaffrennou oa digemeret da Noter, gant ar renk kenta. Dond a reaz da Garnot, stok da Skrignak, hag e temeaz gant Anna-Mari Ropars, merc'h da Fanch Ropars, mear parrez Bolazek.

Nao-vla-var-n-ugent zo ema noter Glode Jaffrennou. Kaërra buhe ha kaërra ober ! Brud e wiedegez, e honestiz hag e galon

vad a zo skignet dre-holl. E bried santel ha hen, e renont a-unan deveziou eürus ha peuc'h en o zi gwen 'kenver gant an iliz, hag o oaled zo bet binniget gant Doue.

Mar-d eo ma mam eur skouer a zantelez, madelez peorien ar barrez, hag oc'hpenn eur plac'h a spered fin a blij d'ei lenn ha studia, mignonez d'ar Brezonek, ma zad ive zo chomet eur gwir Vreton, eur Breton er c'hiz-koz. N'euz ket eur gwaz en Kerne-Uhel a oar kement a draou goz ha hen, kement a doniou gwechall vel ma oar kana. Chomet eo ive den a lezen, stag oc'h e affirou ; eul labourer, vel e dud koz.

En o enor eo gret ma leor.

Fanch JAFFRENNOU.




I

# KINNIG

« AN delen dir » zo kinniget
D'an diou Vreiz, broiou binniget.
Kinniget eo ive ouspenn
D'an dud bec'hiet gant an anken
D'ar re zo paour ha reuzeudik,
O c'halon gwan ha kizidik.
Kinniget eo d'an dud nerzek
A oar gouzanv ha chom dibleg ;
Rag, mar meuz kanet va foaniou
Va zal oa 'uz d'am glac'hariou.
D'ar re zo sempl eo kinniget,
D'ar re zo aliez kouezet :
Goude o fec'hed, da vô d'ê
Gweld eun ene henvel outê.
Vel eur boked bleûn a c'houez vad
Eo kinniget da beb Breizad.

## CYNNYG

Y mae « Y Delyn ddur » yn cael ei chynnyg — i 'r dwy Brydain, broydd bendigedig. — Mae yn cael ei chynnyg hefyd — I 'r dynion a darawyd gan ddolur, — I bawb sy 'n dlawd ac yn anffodus, — Eu calon yn wan a theimladwy. — Mae yn cael ei chynnyg i 'r dynion nerthol — Sy'n adnabod dioddef, ond yn aros yn ddiblyg : — Rhag, os cenais fy Mhoenau, — Fy nhalcen oedd yn uwch na 'm doluriau. — I bawb sy 'n llesg y cynnygiaf hon — I 'r rhai a syrthiasant llawer gwaith. — Gwedi eu pechod, da fydd ganddynt — Weld enaid yn debyg iddynt. — Fel coron o flodau perarogl mwyn — Mae yn cael ei chynnyg i bob Brython.



JR BARZ KOZ O TOUGEN KLEZE ARZUR

II

# KANOMP

Awn rhagom vel gwaldgarwyr
Gan ddiystyru braw,
Mae trwst marchogion Arthur
Yn dyvod oddi draw.
(BRYFDIR).

Eomp diragomp vel tud a gar o bro
Gant disprizout an aôn
'Ma trouz marc'heien Arzur
O tond duze euz a bell.

GALL digalon, gand da c'halleg
Te garche diouc'h hon bro c'harreg
Pellaat, diskar ar Brezonek !

Te garche laza hon iez koz
Hag hen kuz en dônder an noz !
Diwall, diwall rag hon malloz.

Diwall ! Pa zavaz Breiz-Izel,
Meur hini grenaz vel bugel !
Diwall ! Rag Breiz n'all ket mervel.

Ar gorventen nag an taran
Eneb reier Breiz n'ed int man !
Daou vil vlâ zo na reont vân.

Barzed a zo bet kurunet
'Barz en gwir Vro ar Vretoned
En tu all d'ar mor dirollet :

Abherve, Bruglann, Meriadek
Streo-ar-Mor, Hoël Browerek
Holl tud a gar ar Brezonek ;

Eostik-ar-Garantez zo c'hoaz,
Ian Mab Gwillerm, ar stourmer braz,
Taldir, ha kalz a re all c'hoaz,

Ar re-ze, e-kreiz an avel
A c'houez brema war Breiz-Izel
A zalc'ho penn evel rec'hel.

Meulet 'ta ho Pro, Bretoned !
En peb korn al lannou savet,
Breiz na gouezo, keid vô kanet.

Kanomp holl war ar brava ton
Da vro an Drouiz* eur gaër a zôn
Kanomp, kanomp, a greiz kalon !

(*) *Druide.*

III

# AVEL HAG AVEL

DA FANCH VALLÉE « *Abherve* »

Ar ieot zo glaz, hag er gwabren
An heol a zav, kaër ha melen.
Avel hag avel
Pa renkan mervel !

Bevet 'meuz daou vlâ war-n-ugent ;
Bleûn zo bet skuillet war ma hent.
Avel hag avel
Pa renkan mervel !

Glac'har, trubuillou ha klenved
Ganin ive zo digouezet.
Avel hag avel
Pa renkan mervel !

Ar c'hlenved a spount ma ene,
Me garche kaout iec'hed bemde...
Avel hag avel
Pa renkan mervel !

Me meuz bet mignouned feal :
Am zouella 'deuz great re all !
    Avel hag avel
    Pa renkan mervel !



EUR BRETON O HUVREAL 'TAL E DAN

Me meuz beachet en pell bro
En Breiz ha Bro-C'hall war eun dro ;
    Avel hag avel
    Pa renkan mervel !

Beachet war vor, war zouar.
Ha goude ze ? Nemed glac'har.
Avel hag avel
Pa renkan mervel !

En korn ma zan am beuz bet great
Hunvreou a evurusted !
Avel hag avel
Pa renkan mervel !

Marteze eo ma fouell hepken
Eo a ro d'in poan hag anken....
Avel hag avel
Pa renkan mervel !

Pa vefoc'h maro, ma c'herent,
C'houi pere am c'har holl kement ;
Avel hag avel
Pa renkan mervel !

Me a vô ma-un war ar bed.
Mez an Awen* n'am lezo ket.
Avel hag avel
Pa renkan mervel !

Ha pa vin maro, Breton keaz,
En douar laket ma c'horf feaz,
Avel hag avel
Pa renkan mervel !

(*) *La Muse.*

'Uz d'am bez c'hoaz an ezen vor
A gano, o c'houlen digor.
Avel hag avel
Pa renkan mervel !

Evid ma kano gwelloc'h c'hoaz
C'houi holl, tudou hag am c'haraz,
Avel hag avel
Pa renkan mervel !

Kaset korf an « Taldir » da hun
Dindan gerrek enezen Sûn.
Avel hag avel
Pa renkan mervel !

Hed ar beurbadelez, eno,
Me ma-unan a vouzkano :
Avel hag avel
Pa'z eo red mervel....

IV

## GWELEDIGEZ KENTA

HEOL binniget, buhez ar bed,
Rod wen, biskoaz skuizet
O kerzet
Dreuz d'an oablou ledan
Piou ar mestr da entan?
Piou ar perc'hen ken galloudus
Ma merk d'id eun hent peurbadus
Eo red d'id heuill, o Heol skedus?



AN HEOL O VOND DA GUZET DREG AR MENE-DU

Loar, rouanez he fenn melen
En dro d'id meur a stereden
Vel gward-enor en az kichen,

O Loar
Diwar hon faour Douar
A bella, d'an noz, ar glac'har,
Gand da vannou gwen, liou d'ar c'houâr,
Piou a gemenn d'id-te moned
Heb beza biskoaz ehanet
Dre hentchou hevelep bepred ?

Stered diniver an Ne ! Sell
E maint evel tachou arc'hant
Lintrus ha koant,
Mez pegen pell, ha pegen pell !
Eur spont
Sonjal e c'hallfen eno mond !

Mez mar-d oc'h kaër, piou zo kaëroc'h
'Med an Doue zo 'uz d'eoc'h
Hennez a zo c'hoaz skedusoc'h !



TOUR EUR CHAPEL VIHAN

V

# EIL GWELEDIGEZ

Airain sacré, pleurez sur la longue agonie
De la race d'Arthur, vouée à la douleur.
(Yves BERTHOU : *Le Glas*).

DOUE an Heol hag an Douar,
Ar Stered hag al Loar,
Eur Barz a zo, hag hen dister
A c'hoanta kana da vrazder.
Hogen, siwaz, pegen gwan eo
Ha pegen trist aboue 'ma beo !

An anken hag an trenkadur
A zo hepken e donkadur *
    Pa zonj c'hoarzin,
    Moust ha lirzin,
Ar galonad dizesperus
A sko e vuhez gwalleürus.
Mar seblant eürus diaveaz,
E ene e-barz a zo feaz,
Ene krenus, a glask ato
Eun eürusted ha ne gavo !

Me garche bout menez uhel
Lipet ma fenn gant an avel,
Me na garchen biken mervel.

Eur menez, mar vizen-me bet
Sioul ha peoc'h vizen bepred,
    Vel an den koz
'C'hortoz an arched 'n eur repoz.
Me mize gwelet pell, du-hont
Beb sort tud o vond hag o tond.
War c'horre ma c'hein daoubleget
Tiajou tud 'mize maget.
Ia, mez kaout eun ene varo
Na c'hell *karout* den, var eun dro,
Kement-se a zo re c'haro !
Petra 'ta neuze ? Eul lapouz
Hag hen ken lawen ha ken douz ?

(*) E blaneden.

O ia ! Beza lapouz zo brao,
Moualc'h, eostik-noz pe bistiklao,
Bruched-ru pe c'hoaz gwennili
Ken skanv o c'horf hag al lili.
Sell pegen uhel e nijont !
Piou zo barrek eno da vond ?
Ken tost d'an Nenv, ha da Zoue,
M'eller komz 'n eil gant egile.
Mez buhez an evn a zo ber,
E ene zo 'n e vouez ken kaër,
Ha pa vezo e vouez marvet,
E ene paour en do bevet !

Me garche boud an Avel mor
Pa ve gorrek, ha pa fulor.

D'ar mor me mize great an dro,
Me mize redet tro-war-dro
Da aochou karet Breiz, ma Bro.

Me mize c'houezet gant kounnar
Da harz diwarni peb glac'har.
Me mize bet kalz plijadùr
O hirvoudi en eur goz vur
Pe o c'houibannat 'barz an nor
Vel eun ene o c'houll' digor,
Pe c'hoaz barz ar chiminalou
D'ober aoun d'ar merc'hedigou...

Me n'oun menez, evn, nag avel,
Siwaz vidoun ! — Eun den marvel. —

Perag n'oun ket manet bugel
Pe varvet e-barz em c'havel ?

C'hoantegez Doue na oar den.
Senti a zo red hep termen,
Mez me a rafe eur beden :

Iôr * galloudek, gweled a rez
An neb o deuz poan hag enkrez.
Meur hini zo anê, Te oar,
Darn a guz, darn all a lavar.
Mad ! Vidoun ne c'houlennan ket
Kaout enor, brud, madou, gened,
Mez pa vin maro, me garfe,
En Breiz an nenv beza arre,
Beza gand eun delen em dorn
'Mesk ar Vretoned a beb korn,
Ha dirag da drôn, Galloudek,
Kana c'hoaz er iez Brezonek.

(*) *Ior*, eo an hano vije roet gant ar C'helted da Zoue, an Tad Peurbadus. Miret eo bet 'touez ar C'hemriz.



VI

# TEIRVED GWELEDIGEZ

## Ar beden.

PRENV ar Maro a zo ennomp
A-dalek an deiz ma vevomp
Ha dre ma kresk hon bloaveziou
E kresk ar prenv 'n hon gwaziou.
Peb klenved, peb poan, peb terzien
Siwaz a zo eun taol ouspenn.

An den krenv a ve kounnaret
Pa wel ar c'hlenved o toned...
Kounnar an ijen, e kaser,
Daoust d'ezan da stourm, d'ar c'higer !

Klemmomp, mez esperomp c'hoaz :
Marteze 'r iec'hed zeui varc'hoaz.
Pegen goullou ha hesk ar bed
Pa gouez war hon fenn ar c'hlenved !

*
* *

Neuze, n'euz nemed eul louzou,
Rag truez an dud zo goullou
— Pell deuz o c'halon, o genou. —

Al louzou-ze eo ar beden.
Ar beden a frealz* an den
Hag a zousa e glemmaden.
Neuze e kredomp, pa bedomp,
Zo un all o selaou ouzomp,
Eun drem troet war-zu ennomp.

Dreist-holl ar beden d'ar Werc'hez
A ziver bam war hon enkrez :
— Teneroc'h eo kalon maouez. —

Pedomp eta, tud glac'haret,
Pe eo talvoudek, pe n'eo ket.
— Na oar den an traou da zoned. —

Evid ar C'hrouer ma viro
Ouzomp an deiziou re c'haro
Ha tremenvan hir ar maro.

(*) *Console.*

VII

# MARONAD

## AR BARZ IAOUANK LEC'HVIEN (1)

Me glev ar c'hloc'h-kanv o sôn glaz :
Re aliez e tint, allaz !

Deuz tu ar C'huz-Heol, an taoliou
A zeu stank war an aveliou.

Da bete Râon, deut ar c'helo.
Kloç'h an Ankou, piou zo maro ?

— « Eur Barz, e kroz ar c'hloc'h en ër
A zo marvet en Landreger,

Eur Barz iaouank, izel-galon !
Doue da bardono 'n Anaon. »

Kloc'h ar C'hanv a dint glac'harus,
E vouez zo ien ha truezus,

Vel pa ouelfe en e wisg arm !
Mez ne ma ket e-un o c'harm.

(1) Lec'hvien a oa deuz kichen Pempoull, ha pa zine e werziou e vije dalc'hmad gant al lez-hano *An Tremener*.

Breiz-Izel 'deuz gouelet ive
D'ar vleûen troc'het ken beure;

D'ar Barz iaouank, a zeblante
Dond brudet braz en Breiz cun de.

Ioul* Doue zo dôn. N'allomp ket
Gweled petra zo 'n e gweled.

Evelkent, gwad eur Barz ez eo,
War ar maro-ze kresk ar beo.

Gwad ar Varzed, pa ve skuillet
A ve had ar re da zoned.

* * *

Kousk, o *Tremener* helavar**,
Kousk en peuc'h 'n az kwele douar,

Da lez-hano oa gwir, Lec'hvien,
Rag n'ec'h euz great nemed *tremen*.

Marteze, 'n eur dibab hennez
Da blaneden c'haro welez ?...

Mez da vean ec'h euz digaset
War di Breiz, zo kazi savet.

(*) *C'hoantegez.*
(**) *A la douce parole.*

Vel an eostik-noz en e glud,
Na rêez 'med faë war ar brud ;

Mez kuzet, e kanez gwelloc'h
Glanoc'h da vouez, ha lirzinoc'h.

Breiziz, en o Faradoz kaër
Da zigemer da ene skler,

Keid ma kousko 'n e arched koat
Da gorf iaouank, o tremeniad !



AR C'HOG RU

VIII

## AR C'HOG RU

(Kinniget d'an Tad Hayde, deuz Kardiff.)

Ne oa neblec'h e-barz ar Vro
Eur gwaz ken kaled ha Kado.

Kado, vid gwir, oa eun ebeul,
E vorzed ken teo hag eur peul.

Gand den Kado na oë trec'het
Gant ar c'hog ru, na larân ket !

*
* *

E-tal ar gear a Geristin,
Bemnoz kleved eur iud sklentin,

Garmou truezus vel anaon
A skorne 'r galon gant an aon.

Iezou hir ha trugarezus
Vel re eun aneval heuzus...

Ma lavare pôtred ar gear :
« Eur gwalleur a vezo ember ! »

*
* *

Eur sul da noz, 'tond deuz Karnot,
Kado a gerze, leun e bod,

Leun e gof a jistr put-levriz ;
Mevia d'ar sul zo eur gwall c'hiz !

Hogen pa ve mêo ar Breizad
Evel an tan e verv e wad.

*
* *

E-tal Keristin, eun drouz vraz
Ar pôtr Kado a zouezaz ;

Skrijaden skiltr ar c'hillog-noz
A reaz hekleo dre ar roz.

Tremen sioul hag hep poufadur.
En nije bet great eun den fur.

Mez Kado, vel eur gwaz nerzus
A respontaz d'ar c'hillog ruz.

Oa ket e iouc'h gantan peurc'hreat,
Ar c'hillog rû zo digouezet,

Ha war benn Kado, dic'halloud,
Ez eo gwintet, evel eun toud ;

Ez eo gwintet, ha gant tri dôl,
Greuvet daoulagad an den foll.

Kado gouezaz war an douar
Beuzet er gwad hag er gaillar...

Mez gant e vizied houarn,
E pakaz ar c'horn dre e garn.

Eur gann spontus a zigoraz,
Goûk ar c'hog Kado a wiaz.

Hogen gant ar boan peurvrevet
Pôtr Keristin a zo semplet.

*
* *

Kado paour 'neuz kollet e nerz !
Man ken da aoni deuz e berz...

**Koz eo, daoubleget, hag hen dall :**
**Kado a zo deut eun den all.**

**Hogen ar c'hog na iudaz ken**
**Pa vize keariz o tremen.**

IX

# PEDERVED GWELEDIGEZ

## I

War dosen Sant-Weltas (1) oun pignet
Goueliou an noz oa peurziskennet
Hag an nenv a oa sklerijennet
Gant goulou drouglivet al Loar;
He c'hernier begek, 'uz d'an dremwel,
A skuille war veneziou Gronvel
A red deuz Pleyber da Blonevel,
Diou rengenn vannou liou d'ar c'houar.

## II

Hag en tu eneb, en dremwel pell
Lec'h e trouzkroz moriou Breiz-Izel
E-kreiz baë Aodiern, an heol santel
A goueze goude e dro hir;

(1) En parrez Karnot, bro Gerne-Uhel. Eun dosen sounn hag uhel ez euz eno. *Camp romain* e kreder eo bet gwechall. Dek leo dro e weler diwar he c'hriben.

Tenvalijen a oa war Gragou,
War Huelgoat hag e veneziou,
Deuz Poullaouen da Lanneanou
Ha war Skrignak, bro an dud dir.

III

E-kreiz ar vro-ze, vel eun tour-tan
Tosen Sant-Weltas, sioul ha distan,
A zave ken sounn hag eun nez bran
Tre an douar hag ar wabren ;
Eun tu diouti oa skleraet
Gant sklerijen gouër al Loar vouzet :
Mez war an tu all e oa ledet
Gant an noz du, eur vantell ien.

IV

Neuze vennigiz al Loar velen
Laket gant Doue krec'h ar gwabren
Evid frealzi[*] kalon an den
En noz tenval dizesperus ;
Frealzerez an den glac'haret
A ia da glask, e-lec'h e gousked,
Huvreou all ouz he drem, gwenvet
Gant nerz he c'hozni hirbadus.

(*) Konzoli.

V

Tam ha tam e pign 'barz an nenvou,
'N cur sklerijenna an douarou
Ha kriben loued ar meneziou
Deuz eur penn a Vreiz d'egile.
Hag he bannou hir, pebez souez,
Er parkeier, el lanneier gwez,
A bik evel skeuliou dizivez*,
O skoulm' an douar gant an ne.

VI

Neuze weliz eun dra burzudus.
Dre ma stoke eur vannen lintrus
Da c'horre 'r blenen pe 'r iûn fankus,
Kroc'hen an douar a skarre ;
Al lann a zaoublege e bikou
Hag ar bojou balan o bleuniou,
Ar vein a dec'he deuz an henchou,
Dirag ar beziou zigore !

VII

Deuz peb bez, eun den maro zavaz
Ha gant ar vannen loar a grapaz,
Rez an douar beteg ma teuaz,

(*) Hep finn.

Rez an dosen sounn hag ar roz ;
Eno, bodet holl war deir rengenn
En em gavchont ; o eskern melen
O tregerni deuz o zreid d'o fenn
Vel delliou kraz eur wezen goz....

VIII

Ha me o kuza mesk ar bojou
A gelc'hie vel rengennou goafou*
Bek an dosen hag he c'hosteziou,
Rag gant an aoun e oan boëmet :
Ac'hano ar re varo welen
O 'n em renka war hed ar rozen,
Hag an disterra trouz na gleven
Mesk kement a dud tremenet.

IX

Gant tud varo ar rengenn genta
E oa telennou euz ar c'haërra ;
Barzed brudet oant bet, peurvuia,
En Breiz Vihan, amzer gwechall ;
Klezeier oa gant an eil rummad,
Merglet gant an amzer hag ar gwad !
Ar re-ze oa bet paotred argad**
Enebourien Roman ha Gall.

(*) Lansou.
(**) Emgann.

X

An deirved rengenn a oa kouerien :
O benvîou labour e welen
'N o daouarn eskernek ha melen,
Rouzet e oant gant ar gozni.
Deuz kreiz o zent hanter dispennet
C'houezadennigou ber e santed,
Ken sioul hag ezen er gweniched*,
Ma kreden oant oc'h alani.

XI

Al loar begek, er wabren digor
A neûzie vel eul lestr kreiz ar mor
Pa chom ar gwagennou difulor,
Ha pa ehan an avel têr ;
El lanneier, na oa ken eun den
O teurel en êr e iouc'haden...
Na gane ket c'hoaz ar c'hilleien
En Leskern nag en Keransker.

XII

Neuze deuz kreiz tosen Sant Weltas
En ear eur skeuden vriz a zavaz
Ha d'an teuzou bodet e komzaz

(*) Gwez bihan (*Kerne*).

En eur iez hag a intenten.
He mouez awechou gwân hag izel
Strake vel koat sec'h er fornigel,
Hag awechou e oa ken uhel
Ha iudou hir ar gorventen.

### Konan

Me oa hanvet Konan braz
Ab Meriadek, Ab Daoulaz,
Ha ma gouenn-tud oa brudet
Er pewar c'horn euz ar bed.
War Vro-Poher e renen
Ha war Gerne penn da benn.
Ama oun bet douaret
Pemzek kant vla tremenet.
Sethu 'meuz klevet em bez
Koulz ha c'houi, Bretoned keaz,
Eun hekleo brezel o sôn
Hag ar c'horn-boud o tiston.
Har o terri gwask ar foz
Ez oun savet kreiz an noz ;
Dre urz Ior, tad an holl dud,
'Meuz trec'het ar maro mud.
'Meuz trec'het ar maro kri
Evid dond da arvesti*
Eur wech c'hoaz ouz Bro Arvor
Kelc'hiet gant mein ha gant mor,

(*) Da zellet.

Rag klevet 'meuz ar galvou
O tiston er meneziou,
Ha trouz treid ar Vretoned
War ar garreg o kerzet.
Klevet am meuz hon mibien
O 'n em voda 'uz d'am fenn,
O starda o renkou hir
Vid lakat trec'ha ar gwir.
Klevet am euz int bet c'hoaz
Pell en tu all d'ar mor glaz
Evid skoulma adarre
Euz hon gouenn-tud an ere.
Me glev e komzer bepred
Brezonek 'n hon bro garet !
Tud varo, meulomp Doue
Zalvo hon Breiz a-neve !...

### Gwenc'hlan

Me eo Gwenc'hlan, ar barz têr !
Ma ene zo deut seder
P'am meuz klevet em bez dôn
Ma zelen he-un o sôn.
Hep na stoke biz a-bed
D'he c'herdinier dir merglet,
He deuz sonet koulskoude
Ken lawen oa-hi ive !
Ha ! Perag n'allan-me ket
Kana c'hoaz d'ar Vretoned,

Dond c'hoaz beo en Breiz-Izel
Vid difenn bro ma c'havel ?
Me garche trugarekaat
Kemend a Vretoned vad
A zo brema holl war zao
Vid skoazella an emzao !
Mez laket zo eun alc'houez
Gant an ankou didruez ;
War ma ieûzou dislivet,
Ha war ma zelen merglet.
Daoust da ze, meulomp Doue
Zalvo hon Breiz a-neve !

### Nomenoe

Me eo an Nomenoe
Brudet eun amzer a oë
Braz ha kaer e oa ma Lez
Roue oan war Vreiz a-bez :
Me am meuz trec'het ar Gall
Ar Norman hag ar Saoz fall.
Daoust hag hen zo deut arre
En Breiz Vihan eur roue
Ma klevan e-barz ar bed
Komz c'hoaz ouz ar Vretoned ?...
Meulomp holl, o tud varo,
Hon iez koz hag hon mam-vro :
Pedomp Doue galloudus
Da roi d'eï trec'h hirbadus.

### Ar Balb

Me n'oun 'med eur c'houer dister,
Gwechall en Pleybenn noter.
Mez Breiz am meuz difennet
Daou c'hant vla-zo tremenet.
Me meuz dalc'het gant enor
Penn d'ar Gall *Chauln*, duk Arvor :
Ouspenn daou-ugent parrez
D'am galv zo savet a-bez !
Hed da hed ar Menez-Du
E tec'he 'r Gall a bep tu !
En Timeur, en Sant-Hernin
Chauln zo bet pillet ganin.
Tal Kerahez oen lazet
Gant eur vagad Gallaoued.
Brema pa welan arre
Ar Vretoned savet tre,
E c'hoantefen mond ganto
... Paneved gwask ar maro !

### Ar Chalotais

Ar Chalotais oun hanvet.
En Parlamant Breiz oun bet.
Bet oun seiz vla tremenet
En Sant-Malo chadennet
Vid difenn frankiz ma Bro !
Mez brema tud all a zo !

Me o c'hlev en traoniennou
Ha war lein ar meneziou...
Tud varo, meulomp Doue
Zalvo hon Breiz a-neve !

### Gab Winamant

Me n'oun 'med eur paour Chouan
Ganet en bro Breiz Vihan.
Mez pa'z eo deut tud Bro-C'hall
Da zigas d'emp giziou all,
Da ziskar hon beleien,
Hon brezonek, hon c'hreden,
Me am meuz kroget em forc'h
Ha d'ar gann oun eat gant lorc'h !
Ma c'halon he deuz tridet
'Klevet zo c'hoaz Bretoned...
Meulomp, chouanted varo
Ar re a zifenn o bro !

## XIII

Ma c'halon vel eun dellien sec'het
A dritaz em c'hreiz en eur glevet
Mouez Gwinamant, ma zadiou karet
O vennozi tud Breiz-Vihan...

Kalz a gomzaz war e lerc'h goude,
Mez ma diouskouarn a zordone
Ha ma daoulagad a beurzerre :
Na gleven, na welen ken man.
..............................

## XIV

Deuz ar beure, an heol binniget
A zavaz er penn all euz ar bed,
Ha pa beurdorraz ma c'housk kaled
    E sonjiz em gweledigez.
Neuze weliz 'moa great eun hunvre !
Tresek an dosen' c'h iz an de-ze
Hag e pigniz da-wir war c'horre :
    Ne oa ken roud 'barz nag e-meaz.



EUR C'HASTELL KOZ

X

# MEVEL AR ROUE GRALLON

TÔN : *Kear Iz.*

*Komzet :* SETHU ama petra gane
Eur barz-baleer a Gerne
En amzer goz, eun deiz a oë.

« Selaouet holl, o Bretoned,
An dra iskiz zo c'hoarvezet !
C'hoarvezet zo eun dra iskiz
N'euz ket pell c'hoaz, er gear a Iz.

*Kanet :* En palez ar roue Grallon
A zo savet rêz ar mor dôn,
E roed eur goan vraz meurbed
D'ar varc'heien ha d'ar brinsed.

An daol oa dero, penn da benn,
En he fewar c'horn, koueor melen,
Ar plajou oa great gant arc'hant,
An hanafou en olifant ;

Ha war benn an holl dud pedet,
Eur gurunen aour oa laket.
Me ma-unan, gant eun delen,
E-pad ar banvez e sonen.

Ar gwin ru, deut deuz a Vro-C'hall
Rede deuz ar gwer war ar zâl ;
Chufere melen ar Breton
A beurentane ar galon.

Pa oa ar banvez achuet
War an tour uhel 'maint pignet,
Vid sellet ouz roue Arvor
O taol e hanaf* 'barz ar mor.

'N eur daol e hanaf 'neuz lâret
Da gement oa deut da weled :
« Tud chentil, ha c'houi, marc'heien,
Me ro ma hanaf aour melen,

Me ro hanaf roue Arvor
Da neb hen klasko deûn ar mor ! »
Oa ket e c'her peurlavaret
Ar weren aour en neuz taolet.

(*) Gweren gant eun troad.

Ar varc'heien blegaz o fenn.
Ar mor oa dôn, an dour oa ien.
Neuze tispakaz deuz o zouez
Ar floc'h iaouank Even C'harmez,

Even C'harmez, mevel Grallon ;
Hag e pleûnchaz er gwagou dôn.
Ken skanv hag eur pesk arc'hantet
Gant an hanaf eo adsavet.

« Mir an hanaf, ma floc'h bihan,
Hen gouneet 'c'h euz vid da boan.
Mez mar kerc'hez c'hoaz hema all
Da varc'hek vî hanvet raktal. »

Eun hanaf arc'hant 'neuz taolet,
Hag ar floc'h zo eat d'hen kerc'het.
Ne glaskaz ket pell en dour du
Ar weren 'neuz kavet dioc'htu.

Ken skanv hag eur pesk arc'hantet,
Gant-hi buan eo adsavet.
Da varc'hek eo hanvet dioc'htu,
Dirag ar brinsed en daou du.

« Mir an hanaf, ma floc'h bihan,
Hen gouneet 'c'h euz vid da boan.
Hema c'hoaz mar 'c'h ez d'hen kerc'het,
Ma merc'h Ahez vô da bried. »

Hag eun hanaf koueor e stlapaz.
Feaz-maro, Even a lammaz....

Pell amzer c'hortochont gant nec'h.
Biken na zistroaz d'an nec'h.

Aboue, klever eur vouez iskiz
O tond euz dônder dour Kear-Iz,
Eur vouez truezus o tiston,
A daol he malloz war Grallon. »

*Komzet :* Sethu ar ganaouen gane
Eur barz-baleer a Gerne
En amzer goz, eun deiz a oē.

XI

## ME DA GAR, BREIZ !

(Da Bierz Laurenz « *Pengleuic* »)

RIWALL, a lavar Istor Breiz,
Gwintet war Roc'h-Ellas, noz deiz,
Gant eur vouez skiltr evel eur bleiz,

Iouc'he d'an avel e werziou
Hag a daole d'an hekleoiou
E gounnar hag e valloziou.

Pa vize an nenv du spontus
Hag uz d'an draonien ar c'hogus *
Hag er gwabren ar c'hurun ruz,

Pa vize spontus arvesti
Ouz al luc'hed tan o luc'hi
Vel klezeier dir o lintri,

Oa spontusoc'h gwelet Riwall
E vleo hir briz en dro d'e dal
Evel eur vran zu o iudal.

(*) Ar c'houmoul.

Iudal a rê d'an aveliou
'N eur disfia ar c'hurunou,
Ken e krene an tosennou ;

Gand e vouez trenk vel c'houez ar gwad
E c'halve Breiziz d'an argad.
« Harz gwaskerien hon douar mad ! »

Me n'am meuz ket mouez ar Riwall,
Vel e hini n'euz bombard all.
— Enor d'ar Varzed a wechall —

Daoust da ze e santan em c'hreiz
Karante vraz evid ma Breiz
Hag en he flaneden 'meuz feiz.

Na zisfian ket an taran,
Ma moucz, siwaz, a zo re wân,
Mez en iez Breiz me a vouskan :

*
* *

Me da gar, Breiz ma Zadou karet,
Bro ar brugou hag ar c'herrek.
War gein da veneziou alaouret
E kresk ar bleuniou el lannek.
En da draoniennou lirzin ha dôn
Meur a emgann zo bet kroget,
Ha meur a vrezeller a galon
Dindan da reier zo beziet.

Me da gar, Breiz, gand da vrezonek,
Iez karantek, mar zo unan ;
Iez an dud vad, an dud kalonek,
Levriz vel leaz, krenv vel taran.
Me da gano, en-dra ma vevin,
Keid ma vô eun teod em geno
Gant, em c'hreiz, an esper e welin
An Trec'h o tond war al lanô !

Me da gar, Breiz, dre ma'z out nerzus,
Dre ma 'c'h euz feiz ha kalon vad.
Mez ha gwâ d'ar Vretoned kablus
A dro o c'hein evid goapaat.
Ha ! Riwall ! Petra e lavarfez
Mar welchez eur seurt viloni ?
Gant eur glac'har vraz e hirvoudfez,
Gant an heuz hag ar velkoni !

Me da gar, Breiz ar bôtred kaled
Mignon d'an ebad ha d'ar c'han,
A oar ober al lez d'ar merc'hed
Ha mervel dispont en emgann.
Ennout oun ganet, ennout vevin,
Ennout e c'hoantean mervel,
Dindan da zouar, sioul e kouskin,
Ken douz ma bez hag eur c'havel.

⁂

Pengleuic, d'id-te ar c'han-man
War an avel mor e kasan.

XII

## AN ERC'H

GOLOET an nenv a goumoulou briz,
An douar tewal, hag an avel kriz...
O pebez dudi gweled an erc'h kan
O koueza stank 'pad nozveziou ar goan !
Diouz va c'hambrik kloz, pa zellan er-meaz
Gwen ez eo peb tra ! — Gwâ d'ar beorien keaz ! —
Koanta kalzennou !... Vel eledigou
E nijont mesk-mesk a-dreuz d'an oablou.
Mond ha dond a rent ; diskenn ha sevel,
Tarnij a beb tu m'ho c'has an avel.
Kouezet int brema ! Gwiskad ha gwiskad
E c'holoont holl, prajou, lann, ha koat.
Fulennou erc'h gwen, ken koant ha ken kaër !
Mousc'hoarzin a ret o tremen en ër,
Hag e sellet iê dre brennestr va zi :
« Ez omp da vale ! 'Deuz ket ganomp-ni ? »
Ia, et, c'hoarezed ! Mez bremaïk, siwaz
Ho korfou ken glan ha gwerc'hezed noaz
A gouezo maro war an douar ien.
.... Hevelep termen d'an erc'h ha d'an den.

XIII

# MARONAD

## EUR MIGNON MARO

*(En envor* E. DE CH.*)*

LAVARET nevoa d'in, c'houec'h miz 'rog e varo
Oa skoet 'n e skevent gant eur c'hlenved garo.
En eur stoka e viz ouz e goste kasti,
En nevoa lavaret : « Mignon, n'euz ken a spi ! »

Prestik goude, brevet gand broudou ar c'hlenved
War e wele, siwaz, e chomaz gourvezet :
Pad c'houec'h miz ar c'hlenved gantan a c'hoariaz
Vel eur c'haz kent laza al logoden dapaz.

Ar paour keaz den iaouank ! Tri miz han, tri miz goan
E c'houzanvaz, e vam bepred en dro d'ezan.
E vam baour, ar glac'har o vantra hec'h ene
Dirag-an a c'hoarze : dreg e gein a ouele.

Pa vize tom an heol, ar c'heaz vize gwisket
Hag en eur gador-vrec'h d'al liorz glaz kaset.
An heol a zeblante rei buhez d'ezan c'hoaz :
Eur wech, en-d-eün, eurvad ! tro ar jerdin kerzaz.

Mez pa zeuaz Here ha miziou hir ar goan
Ar paour a adkouezaz war e wele, gwall glan.
Ar paz a adkrogaz, ar ber-alan ive...
Daoulagad e vam geaz a ouelaz a neve.



UZ DA GORF MA MIGNON E ZO
LAKET EUR BEZ

Ar glao, en eur goueza, a frêe ar prennestr,
Iudal a rê er-meaz an avel digabestr :
Ouz o c'hlevet, ar paour a zeue trist e dal,
Aoun en nevoa brema arog an amzer fall.

Koulskoude an delliou a oa kouezet pell-zo,
Ha bepred e veve. « Marteze e savo ! »

'Me e vam. Mez eun deiz, ar medisin galvet
A lavaraz d'an tad : « Peb esper zo kollet. »

* * *

Ha 'vid gwir, an deiziou kenta a viz C'houevrer
Ma mignon paour, am boa anveet ken seder,
A beurwenvaz, henvel ouz eun dellien grazet,
Hag e gorf triwec'h vlâ oë kaset d'ar vered.

'Uz da gorf ma mignon e zo laket eur bez,
Bleûn hadet gant e vam a skuill tro-dro ho c'houez
Hag eur wezen elô, eun tammik a goste,
Daougrommet he brankou, a ouel ha noz ha de.

XIV

# MOND DRE AN NOZ

DIGOUEZET eo an noz, hag an devalijen
A led he gweliou du war menez ha traonien,
Al lapousik a daw e ganik ken joaüs
Ha 'n e glud, er goudor, en em dastum da guz.

An askilli-kroc'hen a droc'h an ër distan,
Hag ar chas-gward a iud gant moueziou hir ha gwan :
Digouezet eo an noz, spouron an eneou.
— Mez eur beachour paour zo c'hoaz dre an henchou.

Mez eur beachour paour a gerz dre an noz du.
Na wel na hent, na foz : teval eo a bep tu.
An avel o trouzal en delliou ar gwez braz
A strafill e spered evel diston eur glaz.

E dreid a stok bewech d'ar c'herrek ha d'ar vein.
E ziouc'har zo glebet gant dour ar poullou brein,
Ha pa 'c'h astenn e zorn da glask eun harp bennag
Na gav euz a beb tu 'med ër goullo ha gwag.

Neuze e krog an aoun 'n e galon da ziskenn,
Troidellat a ra e spered en e benn :

Kredi a ra klevet tud o heuill e roudou,
Pe c'hoaz, a beb koste, o tarnijal teuzou...

Petra zo ? Hag e sonj er c'honchou bet klevet,
Er c'hannerezed-noz, hag er c'hornandoned.
Du ha du c'hoaz ! An hent diragan a hirra,
Hag an avel faëus en-dro d'an a c'hoapa.

* * *

Meur a hini a zo vel ar beachour-ze.
Ar re-ze n'euz 'med noz ledet war o buhe.
O c'hein a zo pleget ha nec'het eo o fenn :
Na gerzont deiz ha noz 'med en devalijen.

Ar re-ze vank eun dra en o c'halon : Ar Spi *.
Bulumet eo o gwad gant an dizesper kri.
N'o deuz ti 'bed. An Noz eo o rouantelez,
Ha barnet int da glask hep kaout, hed o buhez.

(*) Esper.

## XV

# MA BRO

DA CHARLEZ AR GOFFIK « *Eostik* ».

MA Bro a zo duze, er pellder,
Lec'h na c'houez ket ar gorventen.
Na zeu di na tempest, na krizder,
Na trubarderez, nag anken.
Mez eur wabren skler e zo ena *
Ha bemdeiz tomder an heol mad
Hag eun ezen dener o c'houeza
Dreuz da zelliennou glaz ar c'hoat.

Ma Bro a zo duze, er pellder,
Lec'h ma zo eur c'han peurbadus !
Deuz peb bod ha peb brank a gaver
E tiskenn kan an evn joaüs.
Eno kresk ar bleuniou ar purra
Ha korzen ken glan al lili :
Ne neuz ket, mesk ar broiou kaërra
Eur vro a ve henvel outi.

(*) Eno.

Ma Bro a zo duze, er pellder,
En tu all d'an traoniennou dôn.
Me garche mond, hed da hed an ĕr
Da beteg d'id, Bro ma c'halon.
Me garche kaout dioueskell buan
Vel re ar goulmik vihan wen
Ha treuz-didreuza an nenv ledan
Vid mond d'am Bro, — da virviken !

O Bro, a zo duze, er pellder,
Huanadi a ran warnout,
Ha 'n eur veuleudia da gaĕrder
Em c'halon e sao an hirvoud.
Pegoulz ec'h in d'ar Vro a garan
D'ar Vro lec'h e ma ma c'halon ?
N'oun ket, n'oun ket !... Mez c'hoaz e sonjan
D'am Bro, 'kreiz-tre an daou vor dôn !

XVI

# PENN-BAZ AR BREIZAD

## HA DERVEN AR PLOC'H

(Da « *Ian Mab Gwillerm* » Ar Fustec).

En eun emgann, tost da Wened
Ar *Chouan-Braz* a oa skoet,
Toull-didoullet e vruched dir
E-kreiz ar stourm, gant taol eur bir.*

Tom e oa bet ar sachaden,
Emgann a oa a zen da zen,
Hag ar Re-C'hlaz, daoust d'o niver,
O devoa kavet krog d'ober.

Krog d'ober gant ar Vretoned
A zo pôtred da skei kaled
Hag a ouve difenn o bro
Beteg an eur euz o maro !

(*) Ibil houarn, pe baïonnettezen.

Kouezet e oa ar Chouan-Braz,
Hanter vruzunet e benn-baz :
Gant e wad ru evel an tan
Ez eo brizet an delliou mân.

Mez araog mervel, ar Breton
O tastum holl nerz e galon,
Tammou e vaz e kemeraz,
Hag en douar dôn o sankaz....

* * *

O tra burzudus ! Ar skillien
Zo deüt da veza eun derven,
Eun derven bodennek, uhel ;
Selaouet mad, tud Breiz-Izel !

Eur vouez krenv, deuz korf an derven
Ouzin a gomzaz evel-hen :
« Peoc'h da Vro-Vreiz en peb mare,
« Rag Derven ar Peoc'h ez oun-me !

« Peoc'h da ouenn-tud ar Vretoned !
« Lezet breudeur pell-zo rannet
« Da unani c'hoaz o c'halon
« 'Uz da islonkou ar mor dôn.

« Peoc'h 'tre an dud ha peoc'h d'ar bed.
« Ra vo gwelet al Lealded
« Al Lealded o ren, o ren,
« 'Dreuz da rouantelez an den.

« Derven ar Peoc'h eo ez oun-me.
« Ma fenn a dap beteg an ne ;
« Ma brankou, a zelliou karget,
« Prestik a c'holoo ar bed.

« Ganet ez oun war zouar Breiz,
« Ac'hano ma brankou eleiz
« En em ledo dre Vro ar Gall
« Ha bete Bro-Saoz, en tu all.

« Peoc'h 'ta d'an diou Vreiz binniget
« Broiou santel, broiou karet,
« Peoc'h d'ê da zevel er gwabren
« Dreist ar broadou all, ho fenn ! »

Evelse komzaz ar penn-baz
Deut da veza eun derven vraz
Diwanet war hon bro garet,
Vid he zemz, gwad ar Vretoned.



ENOR D'AR RE A ZOUG BEPRED
GWISKAMANCHOU AR VRETONED

## XVII

# IOU !

ENOR d'ar re a zoug bepred
Gwiskamanchou ar Vretoned,
Ar c'houriz hag ar boudriou,
Iou !

Pegen kaër dillad ar Breton,
Pa o dougan, trid ma c'halon,
Salud gwiskamant ma zadou !
Iou !

O ! Gwiskomp c'hoaz an dillad koz,
Ar bragou-braz, ar chupen gloz,
Dougomp anê en hon Goueliou,
Iou !

Harz ar vez, en hano Doue !
Beza traïtour, piou a c'houllfe ?
Digouezet eo an amzeriou !
Iou !

# XVIII

## MOUEZ AN OROLACH

— « PETRA lavar da vouez d'in-me,
Orolach vihan zo aze ?
Petra lavarez, pa ganez
Tik-tak, hep gwech a-bed paouez ? »

— « Me lavar d'id e ma 'n amzer
O vond a-biou gant founusder !
Bewech hag e sko va morzol,
Eur munut ouspenn eat da goll.

Me lavar d'id da beb mare
Dre va zik-tak didrugare
Zo c'hoaz eur munuten kouezet
Evid biken, en Tremenet.

Me lavar d'id 'ma ar vuhe
Evel eur vogeden en ne.
Tremen a ra vel al luc'hed :
A-boan int deut, 'maint dija eat !

Me lavar d'id na c'hounei
Biken an amzer a golli..,
An den iaouank, ho ma karfe !
An den koz, siwaz, ma c'hallfe !

Me lavar d'id 'ma ar iec'hed
Vel eur vleuen buan gwenvet.
Na fiz ket enni mar 'd out fur
N'hi dibab ket evid da stur.


PETRA LAVAR DA VOUEZ D'IN-ME ?

Me lavar d'id, hep ehana
E ma tost ar maro ama.
A-boan am be great eur wech tik,
Ez euz meur a zen maro-mik.

⁂

Disk brema 'ta dre va c'hentel
Embrega * d'amzer vel e fell,
Difenn bepred ar Wirione,
Prezeg da Vro ha da Zoue. »

(*) Implia.

XIX

# EVID PEORIEN KARNOT

AL lun kenta demeuz ar miz
'Ma de ar beorien, herve 'r c'hiz.

Deuz ar beure, savet abred,
O zac'h war o skoa daoubleget,

Ec'h eont dre an henchou dôn,
Na joa, na klem en o c'halon.

Mond a reont, hep gouzout d'ê,
Vel o c'herent koz, deziou oë.

Mond a reont, tud koz, merc'hed,
O zac'h war o skoa daoubleget.

— « Pelec'h ez-te, plac'h Toull-ar-Blei ? »
— « Da glask an aluzen, emeï.

Da glask an aluzen ec'h an,
A zor da zor, goan evel han. »

Al lun kenta demeuz ar miz,
Roi an aluzen 'ma ar c'hiz

— « 'N han an Tad, ar Mab, ar Spered,
Tri ferson unan en Drinded,

Roet aluzen d'ar c'hlasker,
Tudigou vad demeuz ar gear.

Hon Tad pehini zo en Ne
Roet d'in ma bara bemde. »

— « Dalet, Marianna Loch-an-Dot
Ha c'houi, Ar Vern, sethu ho lod.

Set ho para Anna Iekel,
Ha kig evid ho seiz bugel, »

Eme ma mam, en eur astenn
Bara gwiniz ha gwenneien.

— « Bennez Doû a-greiz ma c'halon !
Doû da bardoni hoc'h Anaon, »

Eme ar paour en eur voned,
E beden gantan achuet.

* * *

Bepred e talc'hin an envor
Deuz peorien grommet an Arvor ;

Peorien keaz, dilerc'h enoret
Konterien 'n amzer dremenet.

— Roet ba beorien Breiz-Izel,
Er vereuri hag er c'hastell. —

## XX

# KIMIAD DA VRO-GEUMRI

*(En miz Eost 1899)*

KENAVO d'id, Bro ar Varzed — ken kaër,
Bro ar *Gorsedd* hag an Drouized.
Da gan zo brav, ha da verc'hed
Ken dudius ha gwerc'hezed.

Da vibien a zo tud nerzus, — ha têr,
Mez dreist-holl int karantezus
Hag o c'halon madelezus;
Biskoaz na weliz pobl a-uz.

Me gar da dud iaouank, bepred — seder,
Hint ive gar ar Vretoned,
Deut euz a bell vid o gweled,
Vid sklouma o daouarn kevred.

Kenavo d'id douar santel! — En ër
Me glev huanad an awel
A hirvoud kimiad da Gawel
Bretoned vad Bro Breiz-Izel.

## HENFFYCH WELL I GYMRU

*(Ym mis Awst 1899)*

Ffarwel i ti, Bro y Beirdd — mor hardd,
Bro yr *Orsedd* ac y Derwyddion.
Dy gan sy 'n fraf, a dy ferched
Mor ardderchog a gweryfon.

Dy feibion sydd dynion nerthol, — a têr,
Ond yn enwedig ydynt dynion caredig
Ac eu calon yn ddaionus,
Erioed ni welais pobl yn uwch.

Mi garaf dy ddynion ieuainc, bob amser — llawen,
Hwynt hefyd a garant y Frythoniaid,
Wedi dod o bell i 'w gweled,
I glymu eu dwylaw i gyd.

Ffarwel i ti, ddaear sanctaidd! — Yn yr awyr
Mi glywaf ochenaid yr awel
Yn susurro Ffarwel i Gawel
Brythoniaid mâd Gwlad Llydaw-Isel.

XXI

## N'ANVEZEZ-TE KET AR BOAN GUZET ?

N'ANVEZEZ-te ket ar boan guzet,
Ar boan na greder diskoueza ?
Poan ar galon pe boan ar spered
Ho flemm hep na lâret netra !
Me 'meuz bet c'hoant gouela em buhe :
Gouela na reen ket koulskoude !
Aliesoc'h evid d'am zro
Am meuz bet stanket ma daëro.

N'anvezez-te ket ar galonad,
Pa weler an traou a garer
O teuzi a gaouad da gaouad,
Ha mond a-eneb na c'haller ?
Me am meuz bet aliez sonjet
Gant ar rann-galon vizen marvet,
Rag biskoaz da zen all n'am meuz
Dizoloet poaniou ma c'hreuz.

N'anvezez-te ket flemm ar gounnar
Dirag an Tonkad* didruez
O verka d'ec'h eun hent a c'hlac'har,
Ha d'ar re all, hent levenez ?

(*) Fatalité.

A-wechou am meuz bet ar greden
Oa pep-hini 'hanomp eur blouzen,
Hag ar bed vel eul laz-dorna
Lec'h 'traill Maro hag Ankouna.

N'anvezez-te ket an Dizesper
Dirag traou n'aller kaout gwell,
Dirag da oaled ien ha gouler,
Da wele kazus, da vro, pell ?...
Ar chaden zo stag deuz ma diouc'har
A zo gwall bounner. Ha ma glac'har
An hini 'ra d'in hirvoudi
Eo n'allin biken he zerri.

XXII

# AR C'HORN-BOUD ARM

D'AR BRAZ « *Strew ar Mor* ».

Gouest da veza kanet war don : « *Ar Souben Leaz* ».

*Arog krigi kana, iskuz a c'houlennan*
*Digant kement hini a zo prezant aman* (bis).

Me a gan Breiz-Izel ha gouenn ar Vretoned :
Klevet tud koz, ha c'houi mibien neve c'hanet.

Abaoue hir amzer gouenn nerzus ar C'helted
Tal ster an Ankounac'h eve dour ar c'housked.

War he c'hein eskernek tremene 'r c'hantvejou,
Kar an Ankou rede dre he gwenojennou.

Mez eur iouc'h zo klevet, iouc'haden an emzao,
A c'halve ar C'helted da zevel en o zao.

Klevet eo deuz Karnot bete kriben Arre,
Deuz traonien an Elorn bete krec'h Mene-Bre,

Dalek tosen Vrasparz bete Gwened-Izel,
Deuz porz an Aberwrac'h da vek pell ar Fréhel.

*
* *

Evidon oun lawen : sonet 'meuz ar c'horn-boud,
A-dreuz didreuz d'ar Vro 'meuz taolet ma Hirvoud.

Pignet oun gant ar c'horn war dosen Sant Weltaz,
Pegen lem eo e vouez, Doue, korn an Hir-Laz.

Koz eo, ha louedet, ha kizellet en arm,
Pegen skiltr ha skrijus, dre Vreiz-Izel pa c'harm !

*
* *

Pardonet d'in, Breiziz en douar gourvezet
Mar 'd oun eat da zihun ho ludu morgousket.

Pardonet d'in Marzin, ha c'houi ive, Riwall,
Gwenc'hlan Diouganer, ha te, Minouz an Dall ;

Pardonet d'in, Barzed brudet ar c'hantved-ma,
Mar meuz sonet ar c'horn re skiltr an dro genta.

Rag peurevet hon euz, Breiziz, lt ar c'halir,
Poënt eo brema reûdi kerden an Delen dir.

Vel gwagennou ar mor, a drouz, a ruill bepred,
E vo gwelet prestik bagadou ar Varzed

O veul Doue, torrer ar chalmou didrue
A chadenne hon gouenn war riblou al Lethe. *

(*) Ster vraz ar Maro.

XXIII

# DALL KORLE

— Deuz ar mor beteg ar mene
Piou n'euz ket klevet Dall Korle ? —
Pa 'z eo koz, vel pa oa krennard
N'euz gret nemed sôn e vombard.
Deuz ar mor beteg ar mene
Sôn Dall Korle.

Pa oa iaouank e sône drant
Ken e tride ar merc'hed koant,
'N e gozni e hirvoud muioc'h,
Hag e dôniou a ve kaërroc'h :
Deuz ar mor beteg ar mene
Sôn Dall Korle.

Dall Korle a zôn hag a zôn
En abaden hag er pardon.
E zaoulagad na welont ket
Met skanv eo penn e vizied.
Deuz ar mor beteg ar mene
Sôn Dall Korle.

Dall Korle biken na welo,
Rag e zaoulagad zo maro,
Mez e vombard, mistr ha seder
A gan evel eun alc'houeder.
Deuz ar mor beteg ar mene
Sôn Dall Korle.

O lintri, mar na weler ket
E ene 'n e lagad gwenvet,
Er wabren vriz 'ma o nijal
Mesk re ar sonerien gwechall.
Deuz ar mor beteg ar mene
Sôn Dall Korle.

Brud ar sonerien a zo ber :
Pa vint maro, o ankouaer.
Mez dalc'het envor euz an Dall
Pa vo bet galvet d'ar bed all.
Pedet deuz ar mor d'ar mene
Vid Dall Korle.



E ZAOULAGAD NA WELONT KET
MEZ SKANV EO PENN E VIZIED

XXIV

## DELLIOU SEC'H

SEC'H eo an dellien er foz du
Buan ez aio da ludu ;
Ken kraz eo he c'horf a beb tu !

Gwechall, stag ouz bek ar wezen
E c'hwarze da c'houez an ezen,
'Mesk he c'hoarezed glaz-melen.

Gwechall, pa vize ar storm braz
O iudal er gwez gant trabaz,
Dispont, e c'hwarze 'n dellien c'hlaz.

Mez reo Here zo digwezet
Hag an Diskar-Amzer kaled,
An dellien vihan zo kouezet.

Mesk he c'hoarezed, sec'h vel-t hi
Eo kouezet er fank hag er pri.
An dellien baour na vevo mui !

Kaër en deuz an Heol arc'hantet
Hag al Loar aour, hag ar stered
Skedi krec'h ar gwabrennou kled,

An dellien graz a zo maro
Ha biken mui na adsavo :
Skornet eo evel an Anko.

* * *

'Velse esperiou ma ene
Zo tec'het 'n eil goud' egile,
'Vel, kreiz eun nozvez, eun huvre.

XXV

# MALLOZ AR BARZ KOZ O VERVEL

DA LOEÏZ TIERCELIN.

War dôn : *An durzunel,* pe c'hoaz war hini ar *Hollaïka* (*Barzaz-Breiz,* deillen XXXVI).

« SETHU me gwelet kant goanvez,
Echu eo ma redaden !
Deuz Gwened betek Porz-an-Trez
Am beuz sonet ma zelen,
Er c'hastell hag er maneriou
Ha dirag oaled ar c'houër,
En ilizou ar parreziou,
Ha ma-un el lanneier.

Bevet 'meuz keid hag ar brini
Keid hag an dero kaled ;
Marvet e zo meur a remzi
Aboue ez oun-me ganet !
Chomet oun brema ma-unan !
N'anvezan ken tud ma bro
Ha tud ma bro, braz ha bihan,
A c'hwarz war ma gwalleurio.


BEVET 'MEUZ KEID HAG AR BRINI

Unan beo c'hoaz, o mar befe
E-touez ma mignoned koz
Hennez da vihana gasfe
Ma eskern kammet d'ar foz !
Mez siwaz n'euz ken eur c'hristen
Na war zouar na war vor
Ac'h anvez ar soner telen
A hirvoude dre Arvor.

D'in-me pa vin bremaïk maro
Glaz a-bed ne vo tintet !
Ama, 'kreiz ar c'hoajou dero,
Den na ouezo vin kouezet.
Ma c'horf mesket gant an douar
A vo boued d'ar griziennou,
Teuzi a raï evel ar c'houar
Vid delc'her beo ar goulou...

Mez mar ne sôn ket ar c'hleier
Ar c'hanv d'ar barz dilezet,
Ma zelen goz e-barz an ër,
O sôn klemmus vô klevet.
Hag an noz neb a dremeno
Dre wenojennou ar c'hoat
Da zelaou ar sôn e chomo
Hep gallout biken pellât.

Hag e teufont a vandenno
Boëmet gant sôn an delen !
... Mez an delen vô o maro
Rag ne zistrofont biken !

Hag em gwele douar skornet
E-pad ar c'housk heb dihun
Ma c'halon a vo frealzet
Rag na gouezin ket ma-un !

'Pad tri remzi ha tri-ugent
An delen goz a dinto.
Dalc'h eta da vond gant an hent,
Gwaz d'an hini zelaouo !...
Gwaz a vo da dud ar vro-ma
O deuz am dianvezet !
Hast, o Maro da zond brema,
Ma c'halon a zo houbet. »

Ar Barz zo kouezet war al leûr
Vel eun derven diskaret.
An douar d'an hevelep eur
Dindan e gorf zo skarret.
Tra ma save 'n delen santel
En eur dinta barz an ër,
Muzellou ledan ar skoassel
A zerre war ar c'haner.

XXVI

# AR PIRC'HIRIN KLANV E GALON (1)

Um Fenster stand die Mutter,
Im Bette lag der Sohn.
« — Willst du nicht aufstehen, Wilhelm,
Zu schauen die prozession ? »
(HEINE).

Kichen ar prenestr oa 'n he sav ar Vam,
En e wele oa gourvezet ar Mab.
« — Ha na c'hoanteez ket sevel, Gwillerm,
Da heuil ar prozision ? »

« — A C'HANTA, ma mab keaz Gwillermik
Ha na zeûi ket d'ar pardon ?
Me a wel eo klanv da galonik...
Deuz da heuil ar prozision. »

« — Ia, klanv ec'h oun, em c'hreizik, siwaz,
Rag eur gouli doun eo am zroc'h !
Maro eo ar plac'h hag am c'haraz
Marc'haridik koant a Goatloc'h. »

(1) Henvelidigez euz a *Heine*, eur barz allamand, an deuz savet ar werz *Die Wallfahrt nach Kevlaar* (Pirc'hirinach Kevlar).

« — Mam Doue, ma mab, zo truezuz,
Iec'hed ar galon roio d'id :
Fiz en he c'halloud madelezuz,
Me ielo d'ar pardon ganid. »

*
* *

Da bardon ar Werc'hez kustumer
Digas gouloueier kouar gwen :
Hed ar prozision o douger
Gant doujanz, epad ar beden.

Pe c'hoaz e tigaser vel provou
Izili moullet 'barz ar c'houar,
Vid goulen dre ar seurt kinnigou
Iec'hed ar c'horf war an douar.

Neb a zo klanv e c'har pe e droad
A zigas eun troad pe eur c'har ;
Neb zo gouliet en e zorn mad
A zigas eun dornik en kouar.

*
* *

Hag ar vammik paour a lavare
D'he mab, da zerc'hent ar pardon :
« — Gra eur galon gouar, 'ma ar mare,
Vid dougen d'ar prozision. »

Gwillermik a voullaz eur galon
Er c'houar deut deuz rusk ar gwenan,
Ha gant e vam ec'h ez d'ar pardon
Vid rei d'ar Werc'hez e brov glan.

*« Sethu ma c'hinnig d'in*
*O Gwerc'hez, ma Mam vad !*
*Iac'ha ma c'halon d'in*
*Rag gwenvet eo da-vad !*

*Deut oun gant ma mam baour,*
*O Gwerc'hez dibec'hed*
*Da rei d'id, elec'h aour,*
*Eur galon gouar moullet.*

*Silaou ouz ma feden*
*Ha hadser ma gouli !*
*Ro d'in-me ma goulen*
*Ha meulet vi, Mari ! »*

* * *

Ar mab hag ar vam zo distroet
Leun a esper d'o zi bihan.
Ar mab war e wele zo kousket :
Ar vam a veil en korn an tan.

An deiz-warlerc'h, dre ar prennestrik,
Ar goulou-deiz en em zilaz,
A nijaz en dro da Willermik
Hag a gurunaz e dal glaz....

Ar vam deuz he mab pa 'deuz sellet,
C'hoant gouela zo deuet d'ezi :
« Ma mab ! Da galon zo gwellaet !
Meulet vi koulskoude, Mari !! »

XXVII

# HENT AR GEAR

Melus ydyw ymneillduo hyd rodfaoedd mebyd gwyn
Gadael pawb ar ol, a dringo gyda'r awel dros y bryn.
(BRYFDIR).

Melus ez eo en em denna hed gwenojennou bugaleach gwen
Lezel peb den a-dren ha pigna gant an awel dreuz ar roz.

I

An hini kollet en pell bro
Pell deuz e di hag e gerent
Kement tra 'neuz a gav c'houero
Hag a hunvre d'an amzer gent.
Mez pa ve peurc'hret e hunvre
E spered a chom goul-hanter,
Ha skuiz, e lez e ved neve
Evid dond c'hoaz war *hent ar gear*.

II

Ar martolod war ar mor dôn
A zonj 'n e vestrez ha 'n e vro.
Pedi a ra 'greiz e galon
Evid e dad a zo maro.

Ha pa ve 'bek ar wern uhel,
Dihijet gant an awel têr
Hen a bed ar Werc'hez santel
D'hen digas c'hoaz war *hent ar gear.*

III

An den prizoniet er vac'h du
Pa na wel ken a sklerijen
Nemed mogeriou a beb tu
Hag eur gwele kaled ha ien,
E zaoulagad a dreuz an nor
Ha mein louedet ar voger
'Vid sellet 'uz douar ha mor
Euz an *hentik* a gas *d'e gear.*

IV

An hini red d'an labourat
En eur gear vraz euz a Vro-C'hall
Da bed mare, e kav eo mad
En douar e gavel sonjal.
Klask a ra koste Breiz-Izel
Ar sul da noz, p'en de amzer,
Hag en eur vale, tôl eur zell
War-zu an *hent* a gas *d'ar gear.*

V

An den klanv ebarz e wele,
Staget eno gant an derzien,
A gav didu bepred neve
O hunvrea d'e geriaden,
Hag e sonj d'ar c'houlz ma c'hallo
Gwellaat, evid mond dibreder
Gant an hent-houarn, d'e gorn bro
Da heoliata war *hent ar gear*.

## XXVIII

# MOUEZIOU AN NOZ

N'HO peuz ket klevet deuz an noz o sevel moueziou tro-dro
Vel galvadennou eur bed all ; vel seblanchou ar maro ?

. . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . .

N'ho peuz ket klevet war an aod gwagou ar mor o trouzal
Vel harzadennou eur c'hi paour ouz al loar wen o harzal ?

— Moueziou an holl dud bet beuzet hag o vreina deûn an dour
Ec'h eo klemmou trist ar c'hoummou zeu da lipat an treaz flour.

N'ho peuz ket klevet er menez an avel klemmus o son
Vel hekleo an traou tremenet ; evel garm an Anaon ?

— Moueziou ar bed o hirvoudi dindan gwask an noz tenval
Eo mil drouz an avel sklentin dreuz d'an delliou o iudal.

N'ho peuz ket klevet aliez er c'heriadennou bihan
Moueziou ber o treuza an ear evel flammijennou tan ?

— Moueziou ar berejou ec'h int, mouez ar re gousk 'n o beziou,
Moueziou ar c'harneliou flerius lec'h ma vrein o eskerniou.

N'ho peuz ket klevet a-wechou, pa grog an noz da ziskenn
Evel eur c'houezaden zister o tremen a-uz d'ho penn ?

Eun drouz ken skanv ha ken buan na ouiet pelec'h e ia,
A ro vel eur vuhez nevez d'an den ha da gement tra ?

— Mouez braz Doue o komz d'ar bed eo an ezen dener-ze
Ha pa hi c'hlevfot o tremen, savet ho penn tu an ne.

XXIX

# BRO GOZ MA ZADOU

War an tôn kaër keumraeg : *Hen Wlad Jy Nbadau.*






Ni 'Breiziz a galon, karomp hon gwir Vrô !
Brudet eo an Arvor dre ar bed tro-dro.
Dispont kreiz ar brezel, hon tadou ken mad,
A skuillaz eviti o gwad.

DISKAN

*O ma Mam-Vrô ! me gar ma Bro.*
*Tra ma vô mor 'vel mur 'n he zro,*
*Ra vezo digabestr ma Bro !*

Breiz, douar ar Sent koz, douar ar Varzed,
N'euz bro all a garan kemend 'barz ar bed.

Pob menez, pob traonien d'am c'halon zo kaër
   Ennê kousk meur a Vreizad têr !

DISKAN : *O ma Mam-Vró !*

Ar Vretoned a zo tud kaled ha krenv ;
N'euz pobl ken kaloneg a-zindan an nenv.
Gwerz trist, sôn dudius a ziwan eno,
   O ! Pegen kaër ec'h out, ma Bro !

DISKAN : *O ma Mam-Vró !*

Mar-d 'eo bet trec'het Breiz er brezelliou braz
He iez a zo bepred ken beo ha biskoaz.
He c'halon birvidik a lamm c'hoaz 'n he c'hreiz,
   Dihunet out brema, ma Breiz !

DISKAN : *O ma Mam-Vró !*

## XXX

# DAOULAGAD AR STERED

*Kinniget d'hon Tad ni, ar Vretoned, da* HOUVA MÔN,
*Arc'h-Drouiz an holl Varzed.*

PELL pell, duze, a-z-iouc'h d'hon penn
Hed an noz, luc'h ar stereden
Vel eul lagad bepred digor.
'Wechou he bannou a van kuz
Vel sellou plac'h karantezus,
'Wechou ruillont vel koummou mor.

Me gred ar stered bihan gwen
A skuill, an noz, ho sklerijen
Zo daoulagad euz eur bed-all :
Eneou staget gand Doue
Ouz an oablou uhel, duze,
Da vesa 'r bed, en noz du-dall.

Daoulagad ho deuz, a dra skler,
Ar stered bihan ken seder !
Hint hepken a wel daou c'hoantus
Pa 'c'h eont, en nozveziou han
Dre ar prajou, en eur ganan
'N eur lavaret traou dudius....

Daoulagad ho deuz, a dra zur !
Meur a wech, 'barz em flijadur,
Am meuz ho gwelet o c'hoerzin !
Meur a wech, 'barz em c'halonad,
Pa sellen ouz ho daoulagad
Ma c'halon adteue lirzin.

O stered bihan, a lugern
Darn hoc'h-unan, darn bern war bern,
Me ho kar vel gwerc'hezed kaër...
Daoust ha petra e sonjet-hu
Demeuz hon zammik boul ludu
A ruill noz-de dreuz d'an dônder ?

## LLYGAID Y SER

*Cyflwynedig i 'n Tad ni, y Frythoniaid, i* HWFA MON,
*Archdderwydd yr oll Feirdd.*

Ym mhell pell, acw draw, uwch ein penn, — Ar hyd y nos, lluchedena 'r seren — Fel lygad bob amser yn agor. — Gweithiau ei phelydrau a gudd — Fel edrychiadau merch gariadus, — Gweithiau rholiant fel tônnau môr.

Mi gredaf fod y ser bychain gwynion — A daenant yn y nos eu goleuni — Llygaid o fyd arall ; — Eneidiau clymedig gan Dduw — Wrth yr wybren uchel, draw, — I fugeilio 'r byd, yn y nos du dall.

Mae ganddynt llygaid, yn ddiau, — Y ser bychain mor syber! — Hwynt yn unig a welant dau garwr — Pan elont, yn nosweithiau 'r haf — Trwy 'r ddolau, tan ganu, — Gan ddweyd pethau dedwydd....

Mae ganddynt llygaid, yn sigr! — Llawer gwaith, yn fy mhleserau, — Gwelais 'nhw yn chwerthin — Llawer gwaith, yn fy nolur — Pan edrychwn at eu llygaid — Fy nghalon a addeuai llawen.

O ser bychain a wreichionwch — Rhai ar wahan, rhai yn lliaws — Mi garaf chwi fel gweryfon teg... — A phabeth yr ydych chwi yn meddwl — O'n bwl fechan o ludw — A rholia nos a dydd dros y dyfnder?

I

# HUANADEN

PLAC'HIK iaouank a garan
Deuz d'am c'hichen !
Ma c'halon verv pa welan
Da ziouchod gwen.

Tro warnon da zell lirzin,
Da lagad glaz ;
Tosta da ieûz * o c'hoarzin
Deuz ma zal noaz.

Ma fenn zo leun a breder...
Da alan dom
A ziskarg ma zal, pounner
Evel ar plom.

Bea 'c'h out eur gwir evnik
A gan d'an heol
'N eul lammet war e vodik
Mistr ha direol.

Hogen vel an evn, siwaz,
Pled na daolez
D'ar bugel paour da garaz
Eun deiz hirnez !...

(*) Muzel.

II

## EN EUR GLASK KISTIN

Me ankoua trubuill ar c'heariou
Pa'z an war ma c'hiz d'am meaziou ;
Pa zistroan d'am c'horn douar
E pella ouzin peb glac'har.

Eno plij d'in mond da neûial
Gand ma mignoned koz gwechall
Mont da Goat Frêo da glask lus glaz
Checha'r berchen ha c'hoari-vaz.
Mond da graoua war ar girzier,
... Gant godel c'houllo dond d'ar gear,
Mond da verc'heta deuz an noz
Er pardoniou, er festou-noz.
Ha pa zeu Here, me blij d'in
D'abardaë mond da glask kistin,
Da gistina er parkeier,
Eur bragou tammet war ma rer.

War eur c'hleûz uhel, er Roz Wen
E zo eur pemp pe c'houec'h gween,
Gwe bodennek, leun o bodou
A gistin ken teo ha podou.

Keid ma krap unan er ween
Gant eur pikol mad a walen,
Egile a chom dindan-hi
D'o bernia hini da hini.
« Tro d'ê ta, pôtr, gant da walen !
Mez na goueez ket war ma fenn ! »
'N eur gouea, 'r c'histin alaouret
A zilam war ar park kaled,
Darn a zo du, darn liou an tan,
Darn a ziglôr 'nê o-unan
Ha kalon ar gistinerien
A drit lawen en o c'herc'hen.
« Dastum mad 'ta pôtr ! Ha diwall
Da lez war da lerc'h gant re all ! »

— « Tao da vek ! Me o dastum holl.
Kred hardi n'aï ket un da goll ! »
Pa zo berniet eun nebeud mad
E ve great an « engal » timad.
Kontet an traou. Beb a hanter
A ia en sac'h an daou gomper.
Ha deuz an noz, a-c'houde koan,
Holl dud an ti en dro d'an tan
E ve rostet eur c'hrilladen,
Eur c'hrilladen kistin melen.

Awechou ve bravoc'h ar bed
Pa zeu da zigouea merc'hed,
« Hola ! Laëron ar c'histin âo !
Lodenni ! Pe vô jabadâo ! »

4

Red e ve rei o lod d'eze ;
Fachiri plac'h, piou a c'houllfe ?

Mez mar be 'n eur prad en kichen
Eun tammik koantik berjelen,
Eur verjelenik o vesa,
Neuze... ankouaer kistina
Pe gentoc'h na n'ankouaer ket...
Rag ar c'histin 'c'h er da dapet
E ve douget d'ar vlondinen
Evid eur pok pe zaou hepken.
Mez prestik e sao ar c'hoari
War zigare ar c'histin kri.
Ar plac'h a glask redeg d'ar gear,
Ar pôtr a grog 'n he davanjer.
Ar saout, gant sellou dipoupet
A zell... ha na intentont ket.
— « Laïka ! 'Ma an noz o toned !
Poent eo d'in mond gant ma loned ! »
Hag eo lammet kuit digantê.
Pell goude m'eo deut du an ne,
E klever c'hoaz en henchou dôn
Iouc'hadennou hir o tiston,
Iouc'hadennou kistinerien
Hep kistin, mez kalon lawen.



VEL EUR FLEUREN ER PARKOU BRAZ
DIGOR E OA HE LAGAD GLAZ

# III

## MELIA

VEL ma kanaz Brizeuk e zousik Arzano
Me a garche ive rei da c'hoût eun hano...
Lâret d'an aveliou, da gern ar meneziou
Hano eur plac'h iaouank, eur verc'h deuz ar meaziou

He deuz flemmet eun deiz ma c'halon glac'haret
Hag eul louzou a beoc'h warnezi diveret.
Kan eta, ma zelen, kan an amourousded,
Ar merc'hedigou glan ha pur en ho spered
Kan ar prajeier dru hag ar brouskoajou glaz,
Abred awalc'h, siwaz, e hirvoudi varc'hoaz.

Pa oan eur wech o klask kraou iël,
Lec'h kraou, kaviz eur durzunel.

He stam 'n he dorn, oa azeet
O vesa 'r zaout hag an denved,

Azeet 'mesk ar c'hoat kelve,
Henvel euz eun El euz an ne.

O ma Doue, pebez dudi !
Ken na greden dialani.

Mez a-boan he deuz ma gwelet,
Ec'h eo zavet, vel spouronet.

« 'N han Doue, plac'h, na spontez ket !
Chom ama : n'az po droug a-bed ! »

Chomet eo neuze 'n he zao krenn :
Hi a zelle, hag e sellen.

Pe El pe verc'h ? Diez lâret.
Krog oun bet dioustu d'hi c'haret.

Hon daou dindan ar boudou glaz,
Kreiz ar c'hlazen hag ar ieot braz,

Hon deuz kontet 'pad pell amzer :
He zal oa ken glan ha ken skler !

Melia vize great anezi :
Na roed hano all d'ezi.

Hag en Pont-Marzin e veve,
'Kreiz tre ar ster hag ar mene.

Meur a zeiz han 'meuz tremenet
En he zi glaz ha kempennet.

Pegen skanv oa he dornik gwen
Pa ziskarge ar jistr melen ;

Pegen digor he lagad glaz,
Vel eur fleuren er parkou braz ;

Ha pegen flour he chodou ru
Pa laked eur pok a beb tu !

Pa vize 'barz an abaden
Oa eur souez evid peb den,

Souez, ken plean vel ma lamme
Ha ken gweon vel ma c'hourgamme.

Dirag-hi, ma fenn a oa têr,
Mez, allaz, ma c'halon oa gouêr...

Gouveet 'deuz 'meuz hi c'haret ?
Anzao biskoaz n'am meuz kredet.

* * *

Eun deiz, 'meuz kuitaet ma bro.
... Glebiet an hent gant ma daëro.

IV

## MELIA

(EUR BLOAZ HANTER GOUDE)

SIWAZ ! Sonjal awalc'h a rên
Oa ar gwalleur a-uz d'am fenn.

« Kenta gwech e teuï d'az bro,
Da galonik paour a skarro ! »

Vid gwir, oun brema enkrezet.
Ar verc'h a garen zo kollet.

A-boan deut en hostaleri
E lâraz eur wreg euz an ti :

« Melia zo eat er-meaz ar vro,
Varc'hoaz a vezo eur miz zo. »

Ar gaoz n'am moa ket peurglevet
Evid gouela, er-meaz oun eat.

An ti briz e-lec'h ma vevaz
Zo brema diberc'hen, allaz !

Kaërder ar meaziou, tro dro holl,
Evidon a zo eat da goll !

Evel eun evnik pennfollet
Dre ar parkeier ven gwelet,

Pleget ma fenn, hag o sonjal
Er blijadurezou gwechall.

Pa 'c'h a war he lerc'h ma spered,
D'ar gear vraz lec'h m'eo divroet,

Hi, paour keaz plac'h gwerc'h ha dinam
Nijet diwar barlen he mam,

Nijet, hag eat da glask fortun
Ken iaouank, hep eun harp, he-un ;

O, neuze, kinnigan moned
D'hi gweled d'ar penn all d'ar bed.

Da laret d'ei, war ma daoulin
« Melia ! Deuz c'hoaz da Bont-Marzin !! »

Sot oun ? Marteze. N'ouzon ket.
Leiz ma c'kalon 'meuz hi c'haret.

Gouveet ac'h euz ze, lavar ?
Nan, nan ! Eno 'ma ma glac'har.

V

# MELIA

MELIA goant, sonjal a ran c'hoaz ennout.
Pelec'h out brema ? Daoust hag eürus out ?
Daoust hag hen karez menel en Bro-C'hall
En eur gear ken braz, em-mesk tud ken fall ?
Daoust hag hen biken na zî mui d'ar vro
Da frealz da vam araog he maro ?
Daoust ha da galon a zo gwerc'h bepred
Bretonez vihan, 'n eur fabourk kollet ?
O ! Gweled a ran da gambr, 'n eur « bemped »,
En eun ti bennag lec'h zo Bretoned :
Eno 'm out lojet gant eur c'henvroad
Da c'hortoz ez po kavet eur plas mad !...

Awel ar menez a dremen buan.
Buanoc'h evid ma huvreou, nan !

'C'h-euz ket sonj, eun deiz ma oamp asamblez
Stagiz d'az korfen eur vrochen berlez ?
Hag e lavarchez gant sellou seder
Tra ma kemeren eur bouchik tener :
« — Sell penôz e luc'h, ar spillien arc'hant
'Barz ar pardoniou, ho na me vo koant ! »

Dirag ar prennestr, skler gant heol Even
E troez aneï en da zornik gwen...
Ankouaet az poa, El am euz karet
Lavarout ar ger am bije goullet :
« — M'hi miro dalc'hmad en envor diouid ! »
En envor diouin !... Siwaz, et eo 'kuit.

Doue da roï d'id an evurusted.
Evid ma hini, pell 'zo 'ma kollet.

# VI

## MELIA

MA-UNAN war ar boulouardou
Lec'h ma kouez an noz hirvoudus,
E savan ma spered a-uz,
Hag e klevan trouz braz ar ruiou :
E welan gweturiou, kirri
Mesk ouz vesk gant tremenidi, —
Merc'hed ha paotred brec'h ouz vrec'h,
Ha me, war eur bank, er gwelec'h * —

Nag a gant a c'histi, ma Doue !
Vel ma rodont vel diaoulezed...
Ar re-ze ive a zo bet
Gwerc'h ha diflam eun deiz, marteze !
Mez brema ez int holl hudur,
Mitizien louz ar blijadur,
A werz ho c'horf hag ho ene
Vid eur seblant a garante.

.................................

Brema 'welan, ô plac'hik santel
A gariz, ouz troad ar mene,

(*) Solitude.

Pegen kaër e oa da ene...
Pebez tenzor zo eat da avel !
Brema 'sonjan gant dizesper
D'ar braden c'hlaz, e-tal da gear,
Hag hi henvelean, siwaz,
Gant boulouard sec'h ar gear vraz !

Eun abardevez — evel houma —
Glaz an nenvou vel da lagad,
Oamp kichen ouz kichen er prad,
Te o vrega, me o vutuna.
Greiz-holl, er brouskoat en kichen
E klevchomp hirvoud eur gaouen,
Hag e lârchez, tristik da zell :
« Daoust ha gwall-eur 've, 'vo ket pell ? »
....................................

Me gav d'in ar gwall-eur zo kouezet
War da benn ha war ma hini.
Aoun am beuz, paour keaz Meli,
Vefe kollet *ive* da c'hlanded...
....................................
Noz eo war ar boulouardou :
Me glev kleier an ilizou
O tintal eun Angelus ien...
Vid Melia 'meuz great eur beden !



# HUDURNEZ

N'ET ket an noz, dre 'r fabourkou
Da redek dre beb hostaleri !
Gant gwin, gisti ha merc'hedou
N'eo ket stard d'an den en em vevi...

* * *

Beza oa eur wech en Roazon
Eur verc'hik paour, diroll he bu-
Sethu ama 'n istor eston [hez
E tisplegaz eun abardevez.

Konta 'reaz pez a lennfet,
E-kreiz ar stagadennou dineûz
Kreiz-tre ar gwin hag ar moged...
Ma tregerne ma c'halon em c'hreûz.

— « Eur wech, 'mezi gant mouez viber,
Em farroz, stok da droad ar mene
Ec'h anaveziz ma gwaller,
Eun den iaouank flam hag am c'hare.

Pad miziou hir hag evurus
En em garchomp evel an eled :
Mez, siwaz, eun nozez heuzus
Em meuz kollet gantan ma gwerc'hded.

An den fall ! Pemzek deiz goude
E oa redet pell 'meaz euz ar vro
O lez 'hanon em faourente
Da c'hortoz an amzeriou garo !

Bemdeiz, bemnoz, 'barz em spered
E sonjen ennan en eur ouela,
Pa zeuaz d'in eur zonj daonet...
Nan ! n'am meuz ket c'hoaz a geûz brema !

Digwezet deiz ar gwilioudi.
... Ar weledigez a welan c'hoaz !
... Ma zad eno o hirvoudi
E zell ken lem hag eur c'hleze noaz !

... Kemer a riz mab ma gwaller
A oa skeuden wirion an traïtour,
Ha ma dorn war e goug tener,
Hen mougiz krenn en e gavel flour... »

— « Bet oun kaset d'ar Galeou ! »
Emezi neuze gant eur c'hoarz trenk,
Ha goude, gant chilpadennou :
« Brema, mignoned, sethu ma renk ! ! »

Ar c'hast a c'hoarze, a c'hoarze,
O tiskoueza he dent lugernus,
Ha 'n he gweren leûn ec'h eve
Dre vannac'higou stang, ar gwin ruz...

Ma zeod oa sec'h, ma fenn pleget,
Ha ma gwin a chomaz em gweren...
'Kerz an noz, em gwele kousket
En eur zonjal enni..., e krenen !

* * *

N'et ket an noz dre 'r fabourkou
Da redek dre beb hostaleri !
Gant gwin, gisti ha merc'hedou
N'eo ket stard d'an den en em vevi...

## VIII

# MA C'HOULM VIHAN

Tôn : *Mar vizen Barz* (Proux)

Evel eun durzunel
Digor he diouaskell
E oa ma mestrezik
Gwisket 'n he mantellik.
Diouz kollier he c'hap du
Tronset 'tro he goûk ru
Save war grec'h he fenn
Henvel euz eur fleuren.

Eur fleuren euz an ne
Deut deuz touez an ele ;
Eur fleuren a c'houez vad
Vel lili-han ar prad.
He bleo hir ha melen
Vel delliou ar rozen
Gurune he zal kaer
Gant eur c'helc'h arc'hant skler.

Gwisket en he broz c'hlaz
Leun a vrodeür braz
'Ma vel ar barbellik
Pa sün ar vleuennik.

Evel korf ar gwenan
He c'hreizik a zo moan
Hag he divreac'h ken gweon
Ha diouaskell eun eon.

Paour, izel, heb danvez,
Matez... ha Rouanez!
— Heb amzer dremenet;
Euz an traou da zoned
Diforz ha dizoursi
Vel eur gwir wennili, —
He c'halon e roe
Heb sonj fall 'n hec'h ene.

Dreuz d'he daoulagad skler
Ha ken doun hag an ër
Ken glan ha dour feuntenn,
'N he c'halon 'kreden lenn!
N'am bije ket troket
Mádou brasa ar bed
'Vid he daoulagad du,
... Eur pok war he chod ru!

Siwaz perag n'eo bet
Med eun huvre kaled
Hon amourousded-ni
War ar bed-ma, ken kri?
Pelec'h, ô ma c'houlmik,
'C'heuz kaset da nezik
Ha da beseurt bro bell
Out eat a-denn askell?..,

IX

# MERC'HED

D'Alfred Lajat « *C'hoant-Braz* ».

Pa ve torret al letern, ar goulou chom maro,
Pa ve faoutet ar c'houmoul, e teuz gwarek-ar-glo,
Pa ve freget an delen e tizonjer he zon,
Eur wech komzet ar genou, ec'h ankoua ar galon.

Vel na sked ken ar goulou, torret al letern gwer,
Nag an toniou kaër, freget reun an delen seder,
Siwaz, ma c'halon mantret na ziston ken ive
Rag kollet ec'h eo gant-hi abek he c'harante.

O karante diempenn ! Perag e tibabez
Kalon ken finvus an den vid sevel da balez ?
Vel brini en bek ar gwez e vô bransigellet,
Ar gorventen a iudo 'n e vuriou skoasellet.

Em c'halon-me, eur c'hastell a oa savet gwechall
Gant eur plac'hik ken divlam hag eled ar bed-all.
Mez deut eo ar barr-avel da c'houeza en doen !
Ar c'hastell a zo kouezet vel ma kouez eun dellien.

War hi* lerc'h me meuz kavet meur a verc'h war ma hent
Biskoaz n'am meuz adgwelet ma flijaduriou kent.
Kentoc'h e welot ar mor sioul deuz eun aod d'eben
Evid en kalon Taldir eur peoc'h padus o ren.

(*) *Hi*, M***.

X

# KANAOUEN AR C'HLOAREK IAOUANK

*(D'am mignon* Olier SAGORY, *en deuz disket ar brezonek hag hen Gall).*

War dôn : *Ar Paour keaz reuzeudik.*

ME zo eur c'hloarek iaouank, heb gounid na micher,
Da chom d'ar gear a Roazon oun deut vel studier.

DISKAN : *Me ia en dro,*
*Dizoursi braz ha dinec'h* } diou wech.
*Ato!*

C'houec'h gwech am meuz bet chenchet ma lojeiz en tri bla,
Aliez debret m'arc'hant 'rog ar poënt da baëa....
*Me ia en dro,* etc.

Pa zavan diouz ar beure, tom pe ien an amzer,
Ma c'halon a zo dinec'h, bepred e ma seder !
*Me ia en dro,* etc.

Pa 'm me arc'hant em godel, hen dispigner abred
Etre ar vignoned vad hag an holl gonsorted !
*Me ia en dro,* etc.

Ha pa na chom ken gwennek nemed just da zibri
Me a gerz dre ar ruiou, daouarn er godilli.
*Me ia en dro,* etc.

Ha 'vid tomma ma c'halon hag hi derc'hel klouar
Me lavar d'eun durzunel : « O koantik ! Me da gar ! »
*Me ia en dro,* etc.

E-pad eur reuzad amzer ar garantez wirra
A skloum hon diou galonik gant an ere grenva.
*Me ia en dro,* etc.

Mez pa zichanz d'ar verc'hik skriva d'in ma c'honje,
Me n'oun ket fall-eürusoc'h : eur plac'h ! petra eo ze ?...
*Me ia en dro,* etc.

Neuze, skuiz gant ar vuhez, me zistro d'am zaöl koat :
« Poaniomp brema, emon-me, red eo d'in labourat. »
*Me ia en dro,* etc.

Hag e lonkan lezennou Bro-C'hall dre vriajou,
Hag artiklou ar C'hodou, spouron ar sperejou.
*Me ia en dro,* etc.

Eur wech bennag, azeet 'tal ma oaled goullou
Me a zav eun tam gwerzik ouz flammen ar golou.
*Me ia en dro,* etc.

Eur werzik pe eur zonik, a ra d'in huvreal
Da draou ha n'am mo biken, pe am meuz bet gwechall.
*Me ia en dro,* etc.

Eun de bennag pa vin koz, da Vreiz-Izel distro
D'am buhez a studiant gant keûz me a zonjo !...
*Me ia en dro,* etc.

XI

# KANAOUEN AR MARTOLOD

War don : *Pôtred Plouillo.*

LAR d'in martolod, ma mignon,
A red ar mor penn da benn
Da betra e sonj da galon
Pa groz an dour 'n az kichen ?

— Me zonj neuze d'am dousik koant
Am gortoz en eur ouela
En Lokrist, parroz Trabriant,
Ha ma spered a grenva !

— Bugel an aochou, ma mignon,
Martolod a Vreiz-Izel
Da betra e sonj da galon
Pa vez war ar wern uhel ?

— Pa ven duze e-kreiz ar mor
Me zonj d'an traou dremenet !
Ma ene a guita e glor
Vid nijal d'am bro garet.

— Lâr d'in martolod, ma mignon,
Pa strak an tennou kanol
Da betra e sonj da galon
E-kreiz an emgann diroll ?

— Me a zonj d'am eûr diveza,
Ha d'am mam baour zo er vro,
Hag e pedan santez Anna
D'am diwall d'eûr ar maro!...

# XII

# EN EUN HOSTALERI A VRO-C'HALL

War don *Merc'hed Landelo.*

PA oan o vond dre 'n henchou dôn
'Kreiz tre Râon ha Sant-Malo
'Samblez gant eur mignon Breton
E teuaz sec'hed d'hon c'halon,
'Kreiz tre Raôn ha Sant-Malo,
La la la dam di ri dêno !

E-tal ar bordik euz an hent
Kreiz tre Râon ha Sant-Malo
E oa eun hostaleri goënt,
Gant eur pez bochon vid he ment,
'Kreiz tre Râon ha Sant-Malo
La la la dam di ri dêno !

« Hola ! Perc'henez an ti-ma,
Kreiz tre Râon ha Sant-Malo,
Toi donner de bon cidr' à moi
Et moi sera content de toi ! »
'Kreiz tre Râon ha Sant-Malo
La la la dam di ri dêno !

Ar berc'henez demeuz an ti
'Kreiz tre Râon ha Sant-Malo,
A reaz eur plegik d'he fri
Hag a respontaz rôk d'emp-ni :
'Kreiz tre Râon ha Sant-Malo,
La la la dam di ri dêno !

« Koz Vretoned, debrerien plouz,
'Kreiz tre Râon ha Sant-Malo,
Ho kallek brein a zo re louz
'Meaz ac'hann buan hag hep trouz !
'Kreiz tre Râon ha Sant-Malo,
La la la dam di ri dêno !

Ar Vretoned, ho ho ho ho !
'Kreiz tre Râon ha Sant-Malo
'N' eur gomz galleg a zraill kolo,
Ken o deve 'leiz o geno,
'Kreiz tre Râon ha Sant-Malo,
La la la dam di ri dêno ! »

En eur glevet ar vaouez fall
'Kreiz tre Râon ha Sant-Malo
Sethu ni evel daou zen dall
D'hi bac'hata gant beb a wall !
'Kreiz tre Râon ha Sant-Malo
La la la dam di ri dêno !

« Sell ! Koz C'hallaouez an ifern,
'Kreiz tre Râon ha Sant-Malo,



PA OAMP EAT DEUZ TAOL BARZ AR ZAL
ZO BET LAKET ER CHIMINAL
AR POD KAFE HAG AR C'HIG SALL

Bremaïk e santi pouez hon c'hern
War da benn ha war da eskern !
'Kreiz tre Râon ha Sant-Malo,
La la la dam di ri dêno ! »

Hag e skoemp ken e saille,
'Kreiz tre Râon ha Sant-Malo,
Pa zeuaz gwaz ha bugale
Da gas ahanomp da vale !
'Kreiz tre Râon ha Sant-Malo,
La la la dam di ri dêno !

Mez ar Vretoned, damnet vô,
'Kreiz tre Râon ha Sant-Malo,
Euz ar C'hallaoued zo garo,
Entrezê ec'h eo d'ar maro !
'Kreiz tre Râon ha Sant-Malo
La la la dam di ri dêno !

Kement ha kement 'memp skoet
'Kreiz tre Râon ha Sant-Malo
Ken war al leur-zi 'maint kouezet
O c'houll truez ar Vretoned...
'Kreiz tre Râon ha Sant-Malo
La la la dam di ri dêno !

Ni, vel ma oamp tuchentil vad,
'Kreiz tre Râon ha Sant-Malo,
Hon deuz dihanet dre hon grad,

Ha lâret d'ê sevel timad.
'Kreiz tre Râon ha Sant-Malo
La la la dam di ri dêno !

« Savet raktal da roi d'emp-ni,
'Kreiz tre Râon ha Sant-Malo,
Jistr da eva, boued da zibri,
Ma vô dihanet ar c'hoari,
'Kreiz tre Râon ha Sant-Malo,
La la la dam di ri dêno ! »

Pa oamp eat deuz taol 'barz ar zâl,
'Kreiz tre Râon ha Sant-Malo,
Zo bet laket er chiminal
Ar pod kafe hag ar c'hig sall.
'Kreiz tre Râon ha Sant-Malo,
La la la dam di ri dêno !

Pa oë deut ar c'houlz da baëa,
'Kreiz tre Râon ha Sant-Malo,
— « Hola, 'mon-me, ô tra la la !
Paëamant a-bed vid an dra !
'Kreiz tre Râon ha Sant-Malo,
La la la dam di ri dêno !

Ama omp en hon bro ive,
'Kreiz tre Râon ha Sant-Malo,
Ar Gall ec'h eo laër ar vro-ze !!!
Na gemeromp 'med hon danve !
'Kreiz tre Râon ha Sant-Malo,
La la la dam di ri dêno ! »

Gant aoun demeuz an taoliou baz
'Kreiz tre Râon ha Sant-Malo,
An ôc'h gant spouron a zentaz,
Fe d'am Doue, mad e reaz !
'Kreiz tre Râon ha Sant-Malo
La la la dam di ri dêno !

# AN DROUIZ HAG E VAB

DA VARKIZ AN ESTOURBEILLON « *Hoël Browerek* ».

## I

AN DROUIZ KOZ BLEO GWEN (e-unan).

DISKENN a ra an noz war greiz ar c'hoajou dôn !
An noz ive, siwaz, a zo war ma c'halon.
Ma c'halon zo rannet gant an anken vrasa
Pa welan ma Bro baour er brezel o plega.
Tud Alezia zo bet kannet ha distrujet,
Ha Gwerkingetoriz da Rom zo bet kaset.
Ar Wenedourien zo bet pillet war ar mor
Ha bagadou Kesar 'deuz drastet an Arvor.
Arru int vel kruguill da beteg an Argoat,
Pulufet o deuz holl geariou ar Vreiziz mad,
Diskaret ar Vein hir ha Taoliou an Aberz*,
Madou an Drouized-Veur o deuz laket en gwerz.
Beleien hon gouenn-tud a zo bet chadennet ;
Bisteodet eo Barzed broiou ar Vretoned.

(*) Sacrifice.

Me ma-unan, allaz, beuzet 'barz ar glac'har
Oun brema o redeg, hep kenvreur nag hep par.
Me am meuz bet eur mab ! Hen ivez a zo et
Da skoazia e vreudeur eneb d'ar Romaned...
Tudual Moue-Melen, Tudual, ma fenner,
Am meuz kaset da heul ar vrezellerien ter.
Tudual, o ma Mab, pelec'h out-te brema ?
Pe lazet en emgann, pe er vac'h an dua ?
Braz eo ma melkoni, Tudual Moue-Melen !
Me meuz sonj pa vizez o c'hoari 'r c'hleze gwen,
Da zorn a oa ken gweôn ha brank glaz an elez,
Ha da dreid a lamme evel re an heiez.
Vid skoi ar saez* d'ar pal na oa den trec'h d'id-te,
Da vouc'hal troad dero oa skanv en da zorn gwe.
Pelec'h out-te brema, ma mab, ma mab bihan ?
En eur difenn da Vro mar-d out kouezet er gann
Me a veulo Taran, doue ar c'hurunou
Ha lawen e varvin en gweled ma c'hoajou.

(En em astenn a ra war an douar da c'hortoz ar maro).

II

Mab an Drouiz (o tiredeg, goloet e benn a wad, hag eur vouc'hal dorret en e zorn.)

Ar Mab

Te zo ama, ma zad ? Klan out, pe gouliet ?

(*) Flêche.

AN DROUIZ KOZ (en eur zevel buan.)

Tudual, ma mab ker ! Taran da vo meulet !
Mez petra ?... Gwad da dal, ma mabik a galon.
Petra zo ? Nec'het oun gant ar brasa spouron.

TUDUAL

Ma zal zo bet troc'het gant kleze eun estrenn,
Mez a-boan oan glazet, ma oa torret e benn.
Ia, eur gann a zo bet 'tal kichen Porz-Poder,
Lazet eo bet an holl, nemed-oun-me, ma Zad.
Skuiz ma divrec'h o skoi, ha dallet gant ma gwad,
War gorfou ma breudeur ez oun en em daolet
Ha 'vid eun den maro ez oun bet kemeret.

AN DROUIZ KOZ (garo)

Petra glevan ganid ? O trubard milliget !
Perag n'out ket maro evel ar Vretoned ?
Ha perag n'oun-me ket maro ive ama
Rog kaout kement a vez deuz perz ma mab hena ?
Tudual, ma malloz a daolan war da benn
Laz da dad, o traïtour, gant kil da vouc'hal wen.

## III

An Drouiz ; Tudual ; *eur vagad* Romaned

(Ar Romaned en em daol war ar belek koz, hag unan anezo a sank e gleze en e gorf.)

Tudual (o iudal gant ar gounnar.)

Gwaskerien ha laëron ! C'houi zanto pouez ma dorn.
Keid ma iudo er gwez aveliou ar gwalorn
Ha keid ma vo komzet iezou ar Vretoned
Birviken en hon Bro na reno Romaned.

(*Gant houarn e vouc'hal e laz daou vrezeller*
*Al laonen lem a lam evel eun ër-wiber.*
*Evel bleiz gouez ar c'hoat e stourm ar Arvoriad,*
*Ma 'z eo ruziet an dro gant beradur e wad.*
*Eur flem zo et 'n e c'har hag unan en e vron :*
*Tudual Moue-Melen na goll ket e galon.*
*Stourm a reaz beteg ma oë faoutet e benn :*
*Neuze kouezaz a-blom war c'hlazur an dachen.*)

Ar Romaned (o tec'hi.)

Lazet an Arvoriad ha lazet ar belek.
Prest e reno ama ar Roman kalonek.

## IV

### AN DROUIZ. E VAB

(O daou gourvezet war an douar hag o vond da vervel.)

TUDUAL (gant eur vouez izel.)

Koll a ran ma zam gwad dre ma fewar gouli,
Me glev pouez ar maro war ma holl ezili...

AN DROUIZ KOZ (toullet e goste, a glev e vab hag a hanter-zav)

Bennoz warnout, ma mab ! Bennoz araog mervel !
Laka ? eo brao koueza evid Bro hon c'havel ?
Evelse e varve Arvoriz koz gwechall,
Hag evelse varvint e-barz meur a gann all.
An ankou zo brema eun dudi d'am c'halon :
Marvomp ama, ma mab, e-kreiz ar c'hoajou dôn....

# DINDAN AR CHOUANNEREZ

An dra-ma a dle bout lennet
Hepken gand ar gwir Vretoned.
Kazus e vô d'ar C'hallaoued.

## I

## Emgann Skrignak

(BET AR *4 Thermidor an IV de la République,* HERVEZ PAPEROU KOZ.)

En hano 'n Tad hag ar Mab hag ar Spered Santel
Kemer a ran ma zelen vid kana ar Brezel
Evid kana emgannou hag a zo bet gwechall
Etre potred ar vro-ma ha soudarded Bro C'hall.
Selaouet kement hini a zo den a galon
An traou a gano ar Barz a zo holl traou gwirion,
Nemed eo red o lâret gand pouell ha gwirione,
Selaouet hag adkanet anê d'ho pugale.

Parrez Skrignak a zo bet brudet a holl viskouaz,
Skrignegiz zo tud kaled ha diez o argas
Potred hag o deuz miret gand o gwiskamancho
Kredennou an amzer goz ha karantez o Bro.
Vid kabestra an dud-ze, vid ar Chouan tuet
Hag o harz d'en em gavout o-unan Chouanted

Oa digaset soudarded euz a gear Montroulez
Hag er bourk oant bet lojet war goust an dudou keaz.
Daou-ugent oa dioute, daou-ugent soudard Gall
Hag a vastare ar vro, digare hi diwall.
Digar ouz ar vourc'hizien, kemerent o zier,
Ha kement tra o devoa e laërent dibleder.
Mare-mare war ar meaz vize great eun droiad
Ha great eun dastumaden a vevanz hag a goat,
Ed, avalou, plouz ha foën, saout, denved hag oc'hen
Vize dastumet gante ha laëret d'o ferc'hen.
Vid paëamant e roent *assignadou* paper.
« Kerz, Breton, da Vontroulez, ma vi paëet em-ber ! »
Siwaz ! Pa ië ar Breton da glask da Vontroulez
Na vized ket pell amzer araog hen teul er-meaz.
Meur a wech eo bet gwelet (re aliez, siwaz,)
Ar Vretoned o plega dindan an taoliou baz
Meur a wech ive zo bet gwelet Bretoned balc'h
O sevel o fenn nerzus evid lâret : « Awalc'h ! »
Ar iouc'h « Awalc'h » neuz sonet war dosennou Skrignak
Skrignegiz holl a-unan d'en em difenn zo stag :
Sethu 'deuz en em glevet war ar meaz tro war dro
Da stourm ouz ar C'hallaoued ha d'o c'has 'meaz ar vro.
Hep mestr, hep penn, hep rener, o deuz en em glevet
Da lammet war greiz ar bourk hep goût d'ar soudarded.
Eur sulvez vintin zo bet merket vid an devez :
Gwaz d'ac'h holl mar vec'h tizet, soudarded Montroulez !...
(Petra bennag, e lârer, eun den zizoloaz,
Vid ugent skoed, pe vuioc'h, ar mennoz d'ar Re C'hlaz).



EUR CHOUAN A VREIZ-IZEL

Ar vrud a ro da gredi e oant
[en em vodet
Er gear a Geforc'h, arog moned
[d'ar soudarded.
Gand darn e oa filc'her hir staget
[war bek eur wall,
Gand darn all ferc'hier eur biz,
[torret an daou viz all.
Gant daou pe dri fuzulliou hag
[eur c'hlezc bennag :
Sethu eno oa bagad kouerien
[parrez Skrignak.
Dre wenojen ar Groaz-Ru ha
[lannou Lanuzon,
Skrignegiz a valee, herder en o
[c'halon.
Sethu 'maint erru brema en
[traonien Mill An Têr,
Ar bourk a zo dirazo, war an
[dosen kenver.

Eur sul vintin tigwezaz an dar-
[voud e kontan,
An heol a zave duze, heol eur
[beurevez han,
Ar voren a beurdeuze, hag an
[evnedigo,
A hirvoude vid ar re a gerze d'ar maro.

En eur dostaat ouz ar bourk e stardchont o bagad,
Mond a reent kalonek, skoa ouz skoa, troad ouz troad.

Oant en zonj tizet greiz-holl en o zoull ar Re C'hlaz,
Hint o-unan oa tizet ha dismantret, siwaz !
An daou-ugent soudard Gall o doa klevet an dro,
En em guzet e oant holl en kear ar re varo,
Er vered, dreg ar beziou ha dreg ar mogeriou,
Troet war zu ar Sav-Heol begou o fuzulliou.
A-boan eo bet dispaket war greiz an dachen vraz
Bandennou ar Vretoned, daou ugent tenn strakaz.
Eur boulc'h spontus a zo gret en renkou Skrignegiz,
Ha kerkent, eur iouc'h glac'har a zavaz en nev briz.
« D'ar vered ! Bec'h d'ar vered ! » Sethu ar hopaden,
Mez allaz, uhel ar vur, hag ar skalierou stenn.
Ann tennou a ra distruj en-touez ar Vretoned
A gendalc'h gand kounnar braz stourm ouz ar C'hallaoued,
Eur re bennag, iaouankoc'h, a lammaz ar voger
Hag a lazaz daou zoudard gand taoliou o c'hreger
Mez buan int bet kouezet, treuzet ha toullgovet
Gand ar « vaïonnettezou » skoazel ar C'hallaoued.
Oa ket peurzonet seiz eur na chome ken eun den
War dachen vraz bourk Skrignak da ober stourmaden,
Nemed ar c'horfou maro em mesk ar filc'her hir,
Dilezet pa n'allent ket stourm ouz an armou dir.

An Trec'h oa gand ar Re C'hlaz..., mez tri de tremenet,
E kuitchont ar bourk didrouz, kement aon o doa bet !

## II

## Emgann Plourac'h

(Bet an *12 Fructidor an VII de la République.*)



KERNEVAD O C'HEDAL AR SOUDARDED

Oant eno war ar reier a zo e-harz Plourac'h,
O tibri, o kozeal diwar-benn an Dispac'h,
Bretoned vad e oant holl, deuz Skrignak, Bolazek,
Darn deuz Plourac'h ha Karnot, ha darn a Bluskellek.
Na oant ket ouspenn daou c'hant, mez o bro vesent mad.
Hirie en koste Gwengamp ha varc'hoaz en Argoat.
Ar mestr anê oa hanvet gantê Herve Saisy,
Eun den eon ha kalonek, Breton gwir hag hep si.
E oant war reier Plourac'h, diwar bere weler
Hent Montroulez o kildrei a-dreuz d'al lanneier.

Da c'houec'h eur euz an inder e klevchont eur gri vraz
O sevel euz beg an tour beteg ar wabren c'hlaz,

Kri-fors sakrist bourk Plourac'h o vond d'e *Angelus*
Pa welaz ar soudarded o tond d'an daoulam ruz,
O tond dreuz d'al lanneier ha d'an henchigou striz
Vel eun ĕr c'hlaz o tiruill hec'h ailledennou briz.
Hag hep sôn an *Angelus* sethu ar sakrist koz
O tiredek d'ar warem lec'h ma oant o repoz.



EN GED WAR VORD EUN HENT

— « Bretoned, e lavaraz, me zeu da gemenn d'ac'h
E ma 'r Re C'hlaz o tiskenn gand lanneier Plourac'h
Benn eun hanter-eur bennag e vint ama pignet
Mar na zeut buan da stourm e vefomp holl kollet. »
Oa ket peurlâret e gomz ma oa krapet Saisy
Var ar roc'h an uhela vid gallout arvesti
Ouz ar menez e-kenver. Ha vid gwir e welaz
O tiskenn gand ar rozen pemp kant brezeller Glaz.

« Savet ! Savet ! Chouanted euz a goste Plourac'h,
Poënt eo 'n em lakat en gward ! Savet p'her lâran d'ac'h !
Sethu ahont pemp kant soudard o tond euz Montroulez
Digaset int gand Ponson vid hon bouta er-meaz !
N'euz ket daou c'hant ahanomp, kouskoude dalc'homp mad
Kuzomp dreg bep a roc'hel ha gwerzomp ker hon gwad ! »

Ar Re C'hlaz doa diskennet ar meneziou uhel
Arru oant 'barz an draonien ha staget da zevel
Ar grec'hen a gas d'ar bourk zo war grib an dosen.
Doa ket krapet kant goured, strakaz eiz ugent tenn.
Boulejou ar Vretoned a vuke mad, me gred,
Rag pemp renk euz an arme a zo bet diskaret.
Ar re a heuille, dispont, a zalc'haz mond bepred
Gand m'o doa touet touet distruj bagad ar Chouanted.
Eiz ugent tenn prest goude a-nevez a strakaz,
Ha pewar renk soudarded maro-mik a gouezaz !
Mez ar re all a lammaz dreist o breudeur lac'het
Ha war grec'h, war grec'h arre, eneb d'ar Vretoned.
Oant ket ken tregont goured deuz kriben ar reier
Pa c'h êz eiz ugent tenn all da voulc'ha o niver.
War grec'h, war grec'h arre, hep diskuiz nag ehan !
« Red e vo d'emp, mignoned, a grog-korf en em gann
Eme Herve a Saisy. Penn ho fuzull skoulmet
Ar gontell-lâz zo ganec'h ouz ho koste staget ! »
Renk kenta ar soudarded oa o paouez sevel
War ben ar gerrek tosta, mez na chomaz ket pell.
Ar Chouanted gand kounnar o diskaraz abred
Hag o c'horfou a sachaz d'o heul o c'honsorted.
Mez kement a oa outê m'eo kelc'hiet ar gerrek

Ha meur a Vreton lazet a gouezaz el lannek.
« Tec'homp brema, 'me Saisy, 'n em viromp 'vid ar Vro
« Koat ar Roue zo aze, ha hennez hon c'huzo. »
Ar Chouanted 'deuz neuze o reier dilezet
Ha dre an henchou douna d'ar c'hoat ez int redet.
Ken pa zeuaz ar C'hlazed da furcha ar reier
Netra 'bed n'o deuz kavet, nemed o bouteier.

***

Koulskoude klevchont buan e oa ar sakrist koz
Eo en nevoa embannet o arru, da zer-noz.
Hag evid tenna venjanz vid o breudeur lazet
War zu e di int redet evid hen kemeret.
« Pelec'h ema, emezo, perc'hen al lojen-ma ? »
« Ho tigare, soudarded, emomp holl o koania ! »
Raktal eur serjant hudur barz an ti zo saillet,
Sakrist, gwreg ha bugale en deuz bet chadennet.
« Kasomp an traïtourien-ma da bete Montroulez
Hag eno e vint roet d'ar « gwillotinerez ».
Selaouet brema penoz, hervez lavar ar vro,
Ec'h eo bet laket goude ar sakrist d'ar maro.

Goude o zroiou mezek en Plourac'h ha Kerne
E kerzaz o bandennad war zu ar Mene Bre.
A boan ma oant arruet en kichen Koat an Noz
Ma krozmolaz eur soudard : « Kouezet ec'h eo an noz

An awel a zo gwall griz, ha me meuz anoued.
Eun tantad gand ar sakrist ha mar vefe c'houezet ? »
Ar re all, kriz ha digar kement hini a oa,
Gand braz lawenidigez o deuz respontet : Ia !
Gand lann sec'h ha keuneud kraz enn tantad zo bet gret
Hag ar c'hloc'her dizeürus en beo zo bet devet.
Neuze evid reï d'ezan taol ar maro, eur Glaz
A leuskaz eun tenn fuzull e-kreiz e vruched noaz.
E wreg hag e vugale, kaset da Vontroulez
Zo bet chomet er prizon pad hanter o buez.

*
* *

Brezellourien Breiz-Izel en Koat Frêo oa kuzet,
Koat Frêo, pe Koat ar Roue, vel oa neuze hanvet.
O klevet oa digouezet eun darvoud ken spontus
Gand sakrist paour ar barrez hag e wreg falleürus
Ar Chouanted a douaz venji e ludu kraz
A oa bet kas-digaset a-dreuz d'an henchou braz.
Er gear a Vilin-Hilvern, barz en parrez Plourac'h
Oa eun den hanvet Ar Rouz hag a boanie e wac'h
Vid spia ar Chouanted ha lâret o hano
Da dud deut euz a Bariz da ober reuz er vro.
E garg a Varner a beuc'h n'hen saveteaz ket ;
Vit buez ar sakrist koz e hini a oa red.
Merket oa bet an nozez lec'h ma tlee mervel
An trubard a draïtoure bemde bro e gavel.

Ha d'ar c'houlz oa bet laket, c'houec'h Chouan zispakaz
Deuz Koat-Frêo hag e-tresek Milin-Hilvern a gerzaz.

« Hola! perc'hen an ti-ma, an noz zo ien ha kri
Digoret an nor d'emp-ni, 'momp eun tam da zibri. »
« Ama na ve digoret 'med d'ar sitoïaned
Ha c'houi a zo dioutê, pe deuz ar Chouanted ? »
Na oa ket peurachuet gand Ar Rouz penn e zôn,
Ma oa eilpennet an nor gand skoaz ar c'houec'h Breton
Ma oant dija kreiz an ti, ha krog da chadenna
Ar paour keaz barner a beuc'h, na rẽ nemed krena.
Na oa den gantan nemed eur vatez, tort ha koz
A iez da guz er zolier pa glevaz trouz en noz.
Pa oa chadennet Ar Rouz, dibled ouz e zaëro
Eur Chouan a c'houlennaz : « Pehin' vo e varo ? »
— « Gret e vo d'ezan, 'mezê, vel da zakrist Plourac'h ! »
— « Goulen da bardon, Ar Rouz, bevet ec'h euz awac'h !
Da fallagriez zo braz, arru tost ar mare
Ma vo barnet da vuez dirag Lez-Varn Doue ! ! »
Da bete gronch an traïtour e zo berniet banal,
Hag an tan zo bet c'houezet e-barz ar chiminal.
Pa zantaz e zivorzed da genta o loski
E lavaraz : « Ma Doue, me meuz trahisset tri ! »
Pa zeuaz teodou an tan beteg poull e galon
« Me meuz trahisset pewar ! O ma Jezuz pardon ! »
Ha pa lipaz ar flammou e zivieuz hag e vek :
« Pardon, pardon, me meuz gret dic'houga ouspenn dek ! »
— « Vid hema na werzo ken, eme ar Chouanted,
Neb a ginnig e vuez vid Bro ar Vretoned ! »

*
* *

Pa beurnijaz e ene 'meaz e gorf d'an ifern
Ar c'houec'h Chouan a oa pell euz a Vilin-Hilvern,
Pell euz a Vilin-Hilvern, war zu Koat ar Roue
Evid konta d'o breudeur e oa venjet o re.





# TAOLEN

Delliennou



## I. — GWERZIOU HA MARONADOU

## II. — Sôniou ha Kanaouennou



## III. — Barzonegou



# TAOLEN AR SKEUDENNOU

GREAT GANT « PWYNTIL MEIRION » HA HAMONIC

Delliennou





# DU MÊME AUTEUR

**An Hirvoudou** (*Les Soupirs*), 1899, R. PRUD'HOMME, Saint-Brieuc. — Prix, 2 francs.

**Ar Bourc'hiz lorc'hus**, (*Le Bourgeois glorieux*), comédie bretonne en 3 actes, représentée le 20 août 1899 par la troupe indigène de Ploujean (Finistère), traduite en gallois par Danie REES. — Prix, 0 fr. 30.

**Gwerziou Abhervé ha Taldir**, brochure de vers gallois et bretons en collaboration. — Prix, 0 fr. 25 (chez l'auteur).

EN PRÉPARATION

**Nigoudem Berehar**, Mestr-Skol, comédie bretonne en 2 actes.

**Kanaouennou**, chansons bretonnes avec musique. — LAFOLYE, Vannes.

Prix de *An Delen Dir*, **2 fr. 25.**

